# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek
*renet gant Roparz Hemon*
Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur
(Broiou estren : 25 lur)
*Renerez ha mererez :*
Boîte Postale 75 Brest (C.C. 96-38 Rennes)
Niv. 16 - GOANV 1928

TAOLENN



Gwalarn
Niv. 16



*Re a labour hag a breder o deus miret ouzin a beurgempenn e kentel evit an niverenn-mañ kendalc'h* « Ar Vugale Fall » *ha* « Skrapadeg Saoud Koualnge ». *Fellout a rae d'in, a-hend-all, embann* « An Damez a Bikez » *en he fez.*

*Ma vefemp pinvidikoc'h, e c'hellfemp paea unan bennak da ober labouriou dister evel kas pakadou, skriva anoiou ha chomlec'hiou warno, hag o c'has d'an ti-post. Ne vimp ket pinvidik, avat, keit ha n'o devo ket komprenet an holl e tleont hor paea dioustu, dreist-holl, adkoumanti dioustu pe vez echu o c'houmanant. Neuze e vefemp dibreder, hag e c'hellfemp skriva e peoc'h. P'hon eus da c'hortoz, avat, ma plijo gant an den-mañ-den kas d'imp an dek pe an ugent lur a dle d'imp, evit gouzout ha gellout a raimp prena eur re votou pe eur vantell evit ar goañv, n'omp ket nemeur douget da aoza marvailhou.*

**R. HEMON.**

# Introibo

Henoz emañ pellgent an deiz kenta eus ar bloaz,
an deiz kenta eus ar bloaz mat;
ra viro an Aotrou Doue maouez ha gwaz
diouz anken ha kalonad.

A-hed an amzeriou tremenet pe da dremen,
ha kosoc'h e vezomp goude eur bloavez all,
pirc'hirined dizesk ha dall,
mibien reuzeudik mab-den?
Nann, ne gosaomp ket dre ma 'z eomp war an oad.
Eus hon derou hena da ziwez hor buhez,
ez eomp war yaouankaat bemnoz ha bemdez,
e yaouankiz hon Tad.

Ganet omp er pellgent,
en draonienn dizudi, tud enni o kunuda;
hag edo kroget ar riell e skoasell an hent,
da bred hor ginivelez, hor yaouankiz gosa.
Hag edo skournet an avel war ar run,
pa ziskennas ar Vuhez da bokat d'imp,
ha da luskellat hor c'henta hun,

e traonienn ar glebor hag ar frim;
hag edo gurudet ar richodenn e gwaskedou ar roz.
hag astennet ar paour divouedet hag eok
war revenn wenn an noz,
en traoniennou deok.

Henoz emañ ar bloaz nevez,
ar bloaz nevez o tigeri;
ra viro Doue tud an ti
diouz naon ha dienez.

Ganet omp e traonienn an hirnez,
en noz ar bloaz ma kroge ar yenijenn galeta;
pred hor ginivelez eo hor c'hozni gosa,
hag e c'hoañvomp o c'hortoz yaouankiz en amzer-[nevez.

Douget omp bet d'an iliz,
dalc'het ouz badez gant Ael ar Blanedenn,
ha fiziolet gant an Anken,
da zerou hor yaouankiz.
Skuilhet eo bet war hon tal dour ar C'hlanidigez,
siellet hon ene gant ardamez roueel;
galvet omp bet d'ar velegiez
en ano an Tad, ar Mab hag ar Spered Santel.

Bugel sioc'han, en da gozni ganet,
Kerz war-du da yaouankiz tonket.

Henoz emañ pellgent ar c'halanna,
kalanna ar bloaz kristen;
ra blijo gant Doue ho tiboania
diouz kalonad hag anken.



Diuzet omp bet a viskoaz da viken.
— Gwa-ni ma vezemp bet dibarzet en aner! —
Kroaz hor Silvidigez a zo roet d'imp da zougen,
hag eun oferenn da lavarout, — eun oferenn bounner.

Introibo. Me a dostaio ouz Doue, va levenez,
levenez va yaouankiz.
Ha n'eus den en iliz
da respont an oferenn nevez.
Ar gristenien diweza, sevenet oferenn o fellgent,
an eil war-lerc'h egile, a zo aet gant o hent.
Hag an iliz a zo chomet goullo, goullo,
evel skiant eur c'hlañvour o tremen en alfo.

Ni a yelo davet Doue,
andon ar yaouankiz wirion;
d'Ezañ e taskorimp hor c'horf hag hon ene,
da vare an hinon.

Introibo. Ret eo lida hon oferenn douarel
dindan doare an estrenvan,
hep skor na skoazell,
hon-unan, hon-unan.
Hag e rank pep oferenner kenderc'hel gant e oferenn,
direspont e bedennou,
kerzout en amzivin, dalc'het war e gomzou,
aon gantañ lavarout eun oferenn wenn;
dre groaz-hentou dic'houlou morza hep astal,
renet gant an Tonkadur,
anken evit hor mezur,
a-hed hon hent, war-du ar pal.
Ha bemdez e tostaomp, ha diri ha diri,

e pignomp d'an aoter savet e diwez hon hentad,
pirc'hirined sammet gant doan hag ambloari,
divi kent hor c'himiad.
Hag e sevenomp arnodenn an douar,
pirc'hirined dizesk,
divi hag ampalvar,
hon nerz gourel aet da hesk;
hag e pignomp divi ha blin,
strebot e kement lindag,
pistig e kement tag,
ha gloaz e kement atahin,

Bemdez avat, ha bemnoz e vezo distrujet
hor c'hozni douarel hag al levezonou aner,
hor yaouankiz hepken a vezo aotreet
da dostaat ouz an aoter.
Bemdez e pellaomp diouz traonienn ar gortoz,
war-du annez an hoal-vat;
ha bemdez ha bemnoz
ez a hor yaouankiz war yaouankaat.

E-doug ma savont eus traonienn ar pened,
e pign da Zoue kan ar birc'hirined:

Gwelout a reomp o tigeri
an deiz kenta eus ar bloaz;
ne vezo mui na doan nag anoaz,
nemet levenez en hon ti.

Pa vezimp degouezet, simidi doueel,
war run an heol,
e vezo enaouet e pep tu d'hon aoter, evit hor gouel,



ar steredegou holl.
Enaouet e vezo an holl steredegou
en Iliz divolz ha dic'hourin,
ha Mab Doue E-unan a responto d'ar gorreou,
hon oferenn anterin.

Tad,
setu ho kig, setu ho kwad.

Hag endra ma vezimp degemeret e-metou ar C'hosgor,
eus run an heol e savo ar bangor:

Hizio emañ an deiz kenta eus ar bloaz mat,
derou hor yaouankiz divarvel.
Ne vezo nag anken na kalonad
en Tad, er Mab, hag er Spered Santel.

J. Riou.

# Barnet d'ar Maro

Da serr-noz, dibunadeg ar strolladou soudarded a zo chomet a-sav e gwasked mogeriou tier damgouezet eur geriadenn, leun a geginiou-war-rodou o tivogedi, e peoc'h an oabl. Diskennet eo an ofiserien diwar o mirc'hed. O c'havout a raint eno warc'hoaz pe zeuint, en-dro — mar deuont — diouz an argadadenn drumm o deus da gas da benn, antronoz goude merenn. Ar c'habiten Clair, penn an unnekvet kompagnunez, eun denig kroumm, ruz e groc'hen, daoulagad, bepred fero, o lugerni en e benn, gwisket gant dilhad dister ha disliv, a zispleg e urziou d'e isofiserien. E floc'h, a-dreñv e gein, a c'hortoz evit gouzout e pe marchosi kas ar jao.

— « Kouls eo d'it mont gant al loen dioustu da Nancy », eme mouez yen eur soudard bennak, er skeud tost d'ezañ, « da vestr ne savo ket ken war e gein ».

▼

Bloaz a-raok, p'edo o tiskuiza er c'hoadou bras, a-dreñv talbenn Verdun, soñj-mat en deus Erwan e tiskouezas e gorporal koz d'ezañ, eun deiz, diwar dreujou o barakenn Adrian, an denig fuloret o vont e-biou.



— « Sed ahont unan, paotrig, hag en deus lakaet mammou da leñva dourek! »

Ar c'habiten Clair a oa bet, war ar peoc'h, adjudant er batailhonou a gastiz. Gant ar brezel e teuas da isletanant en eur rejimant nevez-savet diwar ar c'hlasou 14, 15, ha 16 diwezatoc'hik, gant isofiserien gosoc'h d'o blenia. Brudet oa Clair dre e grizder. Kemer a rae pep-unan, anat oa, evit eur penn fall, ken gwaz ha penneka hailhoned Biribi. Brokus a rebechou hag a gastizou, dalc'hmat o heskina e dud war eun digarez bennak, ne oa karet gant den. War-bouez beza kunujennet ha kastizet, e teuas ar pennou kalet da skuiza ouz gwelout o boureo o chom beo ha yac'h, ha, da goulz an argadadenn ouz torgenn 344, e 1917, e voe barnet ganto da chom war an dachenn dindan o zennou. Dont a eure ar brud betek ennañ hag habaskaat a reas eun tamm. P'edod o sevel er c'hirridre-dan e Salmagne, e voe darbet d'ezañ reseo eur javedad digant eur soudard tommet d'e benn gant gwin drant torgennou ar Meuse. Ne reas van. Kastiz ebet. Sebezet an holl. Daoust ha dont a rae ar bleiz da oan?...

▼

Er foziou-difenn, eun dervez bennak kent ar stourmadeg, an ofiserien, azezet e-harz ar c'hleuz, tost da c'henou keo ar c'homandant, a oa o preja dibreder. Farsal a raent.

— « O c'houi », eme unan ouz Clair, « an holl a oar ez oc'h tonket da chom war an dachenn en dromañ ».

— « Gwelet e vo, gwelet e vo », eme an denig ruz, e zaoulagad fuloret, en eur zrailha gant imor eun tamm kig en e asied.

▼

Eun eizvetez goude, eus an ofiserien ne vane nemet eun hanter dousen bennak. Clair a oa eus ar re-mañ. Ar re all — lazet lod anezo, lod all gloazet, — a oa beziet war vaez-ar-stourm pe c'hourvezet e klañvdiou an diabarz. Eus a letanant anvet da gabiten, Clair a stagas da heskina e dud gwasoc'h-gwaz. Adal miz Eost betek miz Meurz e padas an abadenn. Deut eo d'an diwez deiz ar c'hastiz. Ha pardonet e vo d'ezañ eur wech c'hoaz?

▼

Degouezet gant an noz dall en o lec'hiou gortoz, pep kevrenn hag iskevrenn a glaskas goudor e dismantrou eur vourc'h. Gant tarz eun deiz yen ha sklaer ez int dihunet antronoz en o zoullou, sebezet-holl o verzout ez eo pe disto ar gambr o doa kredet kloz en derc'hent, pe didalet ar c'hao bolzek a seblantas d'ezo eun andorenn a-zoare. Gortoz a reont bremañ an abardaez, o krena gant ar riou dindan bannou an heol dinerz.

▼

E kreiz morzoliadeg ar c'hanoliou pounner, dirollet gant goulou-deiz, e tiskennont a-renkadou dre ar gwenodennou digoret er rouedou orjal dreinek, stignet doun dirak ar foziou difenn. Kanoliou an tokarnou plat a zo minellet pell zo. Hogen eur c'han dour a c'houec'h metrad ledander a zo da dreiza war skeuliou striz, plench taolet warno. Mindrailherezed, deut er maez eus o zoullou, a skub ar skeuliou gant o zennou diniver, gwenan an Ankou o safroni war-lerc'h bleuñ buhez mab-den. Tud a gouez amañ hag ahont, goude troiellat eur pennad.



Ar c'habiten Clair a gerz e penn e gompagnunez. Tizet eo en e vorzed, a-vec'h degouezet en tu all d'ar stêr, gant eun tenn, — deut a be du? piou 'oar? — Koueza a ra d'an daoulin ha dirolla da leñva. Eur mousc'hoarz kriz a stign muzellou a zo ha sellou didruez a bar warnañ pa sav adarre da vont da goueza eun tammig pelloc'h... evit mat. Tonnou an argadadenn a zo aet e-biou d'ezañ.

▼

Peurc'hraet al labour, tangwallet ar foziou-difenn hag ar c'heviou, — lod anezo leun-kouch a dud, — gant an dourennou-leski hag ar greunadennou-entana, kaset ar brizonidi en o raok, dastumet ar re c'hloazet hag ar c'horfou maro gwisket e glas-dremmwel, e tiskenn dillo an argadourien, etrezek ar skeuliou war ar c'han, da sevel gant an dinaou all ha mont en eur gana war-du Nancy e levenez an noz, gounezet ganto eur wech c'hoaz an trec'h war an Ankou.

— « Ac'hanta, Treille! gouzout a rez ar c'helou? eme eun ofiser o tegouezout gant al letanant mindrailhezer, war an hent. « Clair a zo bet lazet. »

— « Mat! » eme an hini all, sioul ha fraez, « talvezet en devo da vihana an argadadenn d'eun dra bennak! »

▼

Er sizun war-lerc'h e voe kavet korf ar c'habiten Clair er stêr. Degaset ez oa bet gant red an dour stok ouz eur foz-gward tokarnou glas. Pell a-walc'h diouz ar c'han ez oa kouezet koulskoude. Ar gravazaterien marteze o dije gallet displega an dra. Mut e chomas

pep-unan pa lakaas ar c'horonal ober eun enklask. Dastumet oa bet an holl re varo. Ne vanke nemet eun den gloazet bennak, aet da glask repu en eur c'heo ha chomet eno, diwel d'an holl. Penaos eta oa c'hoarvezet kement-mañ gant ar c'habiten Clair?... Merzout a reas ar vedisined ez oa treuz-didreuzet ar c'horf gant eun daouzek tenn bennak, hogen n'oa ket chomet eun unan ebarz. Tu ebet dre se da c'houzout pe c'hall pe c'herman ez oa ar biliennou...

Douaret e voe ar c'horf en eur vered a-dreñv an talbenn ha nikun ne deas ken war e dro. Bleunienn ebet ne weñvas, pedenn ebet ne vleunias war relegou an didruez.

# A-hed ar Ganol

—« Gisti! » eme Erwan, o chaoka tre ma c'hell korn e lienenn-fri da virout ouz eur barrad-paz da darza etre e zent, « strewet o deus « arsine » penn da benn d'ar saonenn da herzel ouzimp da dostaat. »

An tri all, Riwalan, ar serjant, eun Naonedad keneil d'ezañ, Leduc, eur bigrier eus riblou ar « Somme », akuit dispar da vale en noz, hag eun ofiser ijinour ne reont ket kalz a van ouz an aezenn-vougus a sav diouz ar geot glebiet gant ar gliz-noz. Hogen taget eo bet Erwan daou viz a-raok gant an « ypérite » hag e c'hourlañchenn o zo kizidikoc'h.

Goustad hag eveziek e kerz an droidi-ged a-hed ar ganol dre gleuz an hent-stleja. Damsklaer an noz. Ambroug a reont an ijinour deut da welout pelec'h e vo an aesa teurel dreist ar c'han pontou-prenn skañv a-benn an argadenn a zeu. Mont a rankont gantañ betek an ti-skluzier tosta hag a vare da vare ec'h ehanont, e keit ha ma krap an ijinour war e barlochou betek bevenn an hent-stleja, da evezia ouz doare ar ganol, izel-tre an dour enni hogen founnus al lec'hid.

Dislevi-gen a ra Erwan. Gwell e ve bet gantañ beza chomet da gousket e keo e gevrenn ahont, e-kichen porz-houarn Etreux, eget beza dre amañ o vale, n'oar pet kant metr en a-raok, ken tost ouz an tokarnou plat a dle beza war evez en tu all d'ar ganol. Trouz ebet koulskoude dre an noz, nemet sarac'h eur mouch avel bennak e gwez pupli an hent-stleja hag, a vare da vare, rikladenn unan eus an droidi en eur poull dour dic'hortozet.

▼

Evel eun dolzeun damwenn en noz voull, sed amañ ti ar skluzier. Troidi-ged ar gompagnunez amezek a dle beza nepell dioutañ. Kaset an aner da benn. Mall gant an daou soudard mont war o c'hiz da c'hourvez c'houek war ar c'holo, en despet d'ar c'houen ha d'al laou.

— « Mat », eme Riwalan, « mont a rankan da genta en ti re sioul-se, gant aon na vije eun dra bennak dic'hortoz e-barz. »

— « Hennez » eme Leduc ouz Erwan, en eur blanta eur meudad butun groz en e c'henou, « a c'hoarvezo eun dro fall bennak gantañ abred pe ziwezat. Re daer eo. Ha te, kouezet mat out en e gevrenn, mar plij d'it bale en noz! Keneil out d'ezañ ha ganen-me eo boas da vont, dre m'en deus fiziañs kenañ ennoun. Dre-se hon tro a zeuio bep gwech! »

Riwalan a zo aet tre en ti hep gortoz respont. Klevout a reer trouz e votou ler war an diri. Strakal a ra gwer bruzunet ar prenester dindan tachou e seuliou. Mar ne glev ket ar re-hont en tu all eo ez int kousket mik en o zoullou.



▼

Eun den eus an droad-ged all a zo deut da gemenn emaint dek metr en tu all d'an ti-skluzier. Riwalan, deut en-dro, en deus ambrouget an ofiser betek enno.

— « D'ar gêr bremañ », emezañ, ken dibreder ha tra, en eur sevel sounn en e sav war an hent-stleja.

— « Dont a ri amañ! » eme Erwan, a vouez izel hag imoret. « N'out ket aet da sod pa savez e-giz-se war an hent. En tu all emaint ha n'int ket dall moarvat! »

— « Ba! » eme Riwalan, o lakaat e fuzuilh a-ispilh ouz e skoaz. « kalz distanoc'h eo bale dre amañ. N'hon eus na klevet na gwelet tra en eur zont. »

Eul luc'hedenn en tu all d'ar c'han, eur strakadenn sec'h ha trouz daou zen diruilhet e doun ar prad, o zreid en dour.

Hag heñ ha mont a-gevret gant Leduc dre hanter dinaou ar chaoser.

— « Riwalan? »... Eur griadenn glemvanus war an hent-stleja. Tizet eo. Dilto e krap an daou soudard betek leur ar chaoser ha tapout krog er serjant, an eil a-bouez e ziskoaz, egile a-bouez e dreid, ha buan d'an traoñ. Ar mindrailherezed, dihunet-krenn, a strak a-us d'o fennou.

▼

— « Pelec'h out gloazet? »

Respont ebet nemet klemmou. Ar gwad a heñch o bizied. En divorzed, tost d'ar groaz-lez, ez eo aet an tenn. Diskenn a reont ar bragez gwella ma c'hellont. Amañ en tu kleiz eun toull, peadra da lakaat meilh an dourn e-barz. Dre eno eo deut kuit ar boled. Tapet en deus Erwan e bakadenn-liena. Gwella ma c'hall

e start ar bevennou war ar gouli ma tiver ar gwad dioutañ evel an dour diouz eur gorzenn. Dinerz e zaouarn kement e krenont.

— « Petra ober bremañ? » emezañ ouz Leduc.

— « Klask e zougen betek ar c'heo », eme hemañ. Hag i ha kregi er gloaziad, ken habask ha ma c'hellont. Ne deo ket klemmou a lakont da sevel raktal, garmou truezus eur bugel o c'hervel e vamm, kentoc'h.

— « Eur c'hravaz a ve ret kaout », eme ar soudard koz.

—« Ya, eur c'hravaz! » eme Erwan; hag hep soñjal pelloc'h e sav a-gevret gantañ. Dourn ar gloaziad avat en deus peget start en e hini p'edo o staga gant ar c'hammed kenta.

— « Kae betek ar gravazaterien », eme Erwan, sioul, ouz Leduc. « Me a chomo amañ gant Riwalan. Hast afo! »

Leduc en deus steuziet buan en noz sklaeroc'h-sklaer. Tarz an deiz a zo war-nes genel. Erwan a azez e-kichen ar serjant o klemm d'e vamm, hag e stag da zibuna d'ezañ komzou flour truezus, evel ma rae outañ e hini pa chome klañv en e welc bugel gwechall. Hogen amañ gwall serz ar vatarasenn geot gleb ha yen d'an treid sol dourek ar prad.

Trei a ra Erwan e benn war du ar skluz damzigor. N'int ket erru c'hoaz, an tokarnou plat. Gwir eo n'hellfent tremen nemet an eil war-lerc'h egile, ken striz eo ar blankenn. Eiz tenn a zo gantañ en e fuzuilh. Ya! ma vije bet e-unan, aotreet d'ezañ mont ha dont



ha kuz ha ruza. Penaos ober avat gant eur gloaziad dinerz?... Hag e taol e arm er fank e traoñ ar chaoser. Trei a ra e gein d'ar skluz ha sacha gorrek war e varlenn ar serjant en alfo.

— « Bremañ, n'o deus nemet dont, mar karont », emezañ outañ e-unan, « pe gigerien int, ha netra ken, pe kasel e vezimp ganto, hep mui a zroug. da Munster, da chaoka bara du ha da eva dour goular an harlu. »

Ar vindrailherez, hag a ziskolpe bremañ souden tammou diouz ar gwez a-rez an hent, a zo tavet. Gant goulou deiz ez en em stign ar vogidell war ar maeziou. Daoust ha dillo a-walc'h e teuy ar gravazaterien betek enno?

Dindan pouez e gorf ha samm ar c'heneil, morgousket bremañ war e varlenn, ez a dounoc'h-doun divesker Erwan er prad krenegellek. Ne ra van. Pell emañ e spered diouz maeziou Etreux. Gournijal a ra ahont e traonienn goadek ar ster Elorn... War leton flour ar riblou, e disheol ar gwez tilh, paotred ha merc'hed drant a zo azezet o kana gae dindan hinon dibenn-eost... Ar gêrig sioul, didud he straedou... En ti, e vamm hag e dad enkrezet diwar e benn .. E vreur... e c'hoar... Blaz ar peoc'h a zo c'houek meurbet d'e galon. Peur hen tañvo hiviziken? Pegeit e pado c'hoaz ar brezel daonet-mañ?... Bremaik moarvat e vo en tu all d'ar skluz gant e baour kaez Riwalan ken gwall dizet......

— « Setu ni », eme mouez Leduc, harp outañ. « Ho mindrailherez he deus tennet warnoun betek Etreux. N'ouzon ket avat pe ar vogidell pe betra all a zo ki-

riek: tenn ebet en-dra ma teuemp amañ bon tr[illegible] »

An daou gravazater a zo ouz e heul o deus dispaket ar c'hravaz war ar prad. Riwalan a zo prim gourvezet warnañ.

— « Ha va fuzuilh? » eme Erwan, gant eur sell ouz e arm en dour ouz troad ar chaoser.

— « Mat emañ elec'h m'emañ » eme eur c'hravazater. « A-walc'h e vefe d'ezo gwelout beg eur fuzuilh sounnet evit kredi e reomp an neuz da zougen eun den gloazet, da c'hellout aesoc'h a se mont d'ezo dre soupren. »

Unan ouz pep korn, savet o deus ar c'hravaz war o skoaz. Erwan ha Leduc a zo en-adreñv. Pignat a reont eeun gant an dinaou. Dizale, ma kar ar c'hedourien a zo en tu-all, o biz war bluenn ho mindrailherezig, e vezint pemp korf maro ledet da vat war an dachenn. Deut ar c'houlz. N'emaint ket ken dindan skor ar chaoser, ha ne deo ket eur seurt mogidell a c'hell o c'huzat ouz daoulagad digor frank o spia, ugent metr bennak ac'hano. Kement nervenn a zo dindan kroc'hen o c'hein a c'hortoz, antellet-holl, loskadur an tenn war-nes d'he skei......

Hogen tenn ebet ne strak. Mont a reont a-zoug o c'hamm, pep anken o vont pell diouto dre ma kerzont war-raok.

Dare edo ar peoc'h e kalonou an dud.

# Eur C'higer

War lein eur run rouz, en eun tammig kreñvlec'h peurzismantret, eur c'habiten gant eun dek morian bennak a c'hortoz arsailh diweza paotred Abd-el-Krim. Pemzek dervez a zo m'int grounnet. A zeiz da zeiz, o deus krapet an argadourien tostoc'h-tosta d'ar c'hleuziou. Eur pez kanol 105, neiziet er rec'hier adreñv ar pikern-hont en hanternoz, en deus flastret o fez kanol 75, diviet e obuziou, ha lakaet da goueza en o foull, tamm ha tamm, mogeriou ha kleuziou. Lazet eo bet d'ezo e pep doare — tennou kanol, tennou fuzuilh, greunadennou — al letanant, an holl isofiserien hag eun tri-ugent keneil bennak. Eun dervez leun a zo m'eo aet ar puñs-glao da hesk. O diabarz o leski diwar terzienn ar sec'hed, e c'hortozont taol ar maro. An heol ruz-gwad a zo aet da guz e Mor Bras ar C'hornog, he douriou fresk hag hiboudus. Eur vorenn a bign eus traonienn an « oued » hanterzizec'h ma karfent kement souba ennañ o dremmou entanet. Eur sutadenn skiltrus. A vec'h m'o deus bet amzer da skoazia fust o fuzuilh evit tenna ma tiruilh warno eur bagad gouez, dent gwenn o c'hrigoñsat en

dremmou kramennet. Berr ar stourmadeg. Re niverus an argadourien. An ofiser, hanter-daget dindan skoulm bizied begek eur pikol den treut, lammet war e gein, a zo kouezet d'an douar dindan e enebour. Morian ebet ne chom mui en e sav. Ar c'hontilli a ra o labour. Trouc'het eo ar pennou, dispennet ar c'horfou. Eur pennadig c'hoaz, betek ma vo du-pod an noz trumm, korf gwenn ar c'habiten Goubarz, dibennet ha spazet, a sklaerio e-touez korfou muturniet e varianed.

▼

Dek vloaz kentoc'h, tonnou tud tokarnet glas a save dillo gant pantennou torgenn 344. Goubarz, isletanant d'ar mare, a zeue e penn e gevrenn, eur c'hammed bennak diouz ar c'habiten Franquet d'Arras hag a gerze gant diweza kompagnunez ar bataillon-penn. Prizonidi graet gant hemañ a ziskenne d'ar red, sounnet o divrec'h, dinoaz-krenn. Aet en egar diwar ar gwel anezo nemetken, Goubarz a lamm daveto, e vrowning buket war an hini tosta, eur paour kaez den, hag a grene war e ziouhar evel eun ejen o c'hortoz taol horz ar c'higer. Graet oa ar stal gantañ. Eur skouarnad, darc'haouet a-dreujou gant eur gelastrenn-varc'h d'an isletanant a gemmas an traou. Goubarz, hanter-zallet war an taol, ha dirolla da sakreal hag, an eonenn e pleg e ziweuz, trei ouz an difeson... Hogen sounna a rankas afo ha saludi. Franquet d'Arras, e zaoulagad leun a zismegañs, ar gelastrennvarc'h o skei goustad ouz ler o vodreou, a selle outan eeun. Ger ebet ne voe etrezo. Kenderc'hel a rejont da vont war raok, ha Goubarz a gavas tro dizale da derri ar sec'hed gouez a zeve e ziabarz.



▼

Bloaz warlerc'h, letanant e penn eur strollad skarzerien e kemere perz en argadadenn-drumm dirak Nancy. Kent mont d'ar stourm en doa kemennet start d'e dud tremen hep ober prizonidi.

— Hol labour a zo skarza an hent. N'hon eus ket amzer da goll. Da deir eur e loc'homp war-raok ha da c'houec'h eur e rankomp beza deut en-dro. Rak se n'em eus nemet eur ger hepken da lavarout d'eoc'h: Lazit!

Degouezet gant foziou-difenn an tokarnou plat, e stagont da glask ar c'heviou. Ken spontus eo bet ar ganoliadeg ma tastournont en aner eur pennad.

—« Sell! eur siminal », eme unan en eur c'hoarzin gouez. « Eun taol skarz a ray vat d'ezañ. »

Dre ma komz, e stok ouz palv e zourn eur c'hreunadenn ha dao e-barz ar gorzenn-houarn, chomet en he sav, n'ouzer penaos, e-kreiz an douarou dispac'het. Eun darzadenn voud en doun ha kerkent, war lez ar foz, eur horn douar, stlapet gant an obuziou war c'horre pleñch, renket war o c'hant a-ratoz dirak genou eur c'heo, a ziruilh da rei hent d'eur bagad tud dizarm ha pennfollet o c'houlenn truez. E-harz treid Goubarz e kouez d'an daoulin eun den daou-ugent vloaz bennak, damvoal e benn, morlivet gant ar spont. Sevel a ra eun dourn war-du dremm an ofiser hag e lavar, tre ma c'hell, en eur sounna e vizied:

— « Me... pevar... me pevar bihan... me pevar... »

Goubarz, en eur ziskenn er foz, en deus tapet krog en eur « mauser ». Eul lamm kil a ra, ha darc'haoui gant fust an arm, evel gant eur vataraz, eun taol yud war glopen noaz an enebour daoulinet. Flastret krenn

an eskern hag ar gwad a strink gant an empenn ouz ar c'hleuz ha dilhad ar muntrer. Liou an euz war an dremmou en dro d'ezañ.

— « Kiger ! » eme unan etre e zent.

▼

Goude ar brezel bras — hag a dlee beza an hini diweza, peogwir ez oa graet, evel ma lavare genaoueien ar c'hazetennou, evit laza ar brezeliou — ne voe ket tost da C'houbarz kuitaat eur vicher hag a zeree kenkouls ouz e youlou gwadek. Brezel a-walc'h a vo dalc'hmat, a soñje heñ, evit beva ar vrezelourien. A vec'h mouget en Europa, e krogas an tan er Sav-Heol tosta. Habaskaet an traou eno, sede ma tiroll gwasoc'h c'hoaz er Rif.

Eno avat ar c'higer en deus kavet e giger.

**ABEOZEN.**

# Mojenn

Pa varvas e vuia-karet, e savas ar Barz goustadik. Hag e-lec'h chom en he c'hichen, e-kichen ar c'horf maro, ez eas kuit, pell diouz ar gerent hag ar vignoned sebezet, bodet evit an douaridigez.

Ez eas kuit...

Darn a lavaras en doa gwelet an ene o tibrada diouz genou ar c'horf evel eur valafenn wenn, hag aet e oa war-lerc'h ar valafenn, a-dreuz d'ar parkeier.

Darn a lavaras e felle d'ezañ sevel eur ganenngañv, eur maronad hir evel ma saved en amzer goz pa varve rouaned ha tud veur, uhel dre o brud, o galloud pe o c'harantez.

Darn a lavaras en eur vousc'hoarzin e oa aet diskiant.

▼

Hogen, tec'hout pell diouz e c'hlac'har ne rae ken.

Ma tegouezas en eur vro, beure-mat.

Eno, e oa laouen al liorziou gant geriou en o braventez.

Tarza a rae ar mor war bili drant gant hesonerez ar vouez.

Hag e pare an heol gant splannder al lavar.

E doun ar grec'hier e hiboude ar vogalennou teñval.

Hag e skiltre war lein moal ar menez o sutal gant an avel ar c'hensonennou lirzin.

Tra ma save eus an draonienn diwelus fleütadeg ar vogalennou sklaer.

Eun dudi glan d'ar c'hlevoud.



Ar Barz a gutuilhas geriou, o dastumas hag o strollas.

Setu ma 'z ejont e stumm e c'hlac'har.

Oc'h anavezout Dremm e c'hlac'har, ar Barz o zaolas hag o stlapas pell dioutañ, hag e klaskas eur vro all.



Hogen an dud o doa klevet ar ganennn Hec'h eilskriva a rejont, o lavarout an eil d'egile: « Sellit, pegen brao! ». He moula a rejont war baper kaer, gant lizerennou nevez ha liou mat. Lennet e voe a vouez izel. Lennet e voe a vouez uhel. Ha desket dreist-penn-biz ha meulet dre-holl.

Ha peder linenn anezi a voe engravet war bez ar vuia-karet.



Pa zistroas ar Barz e voe diskouezet d'ezañ ar ganenn. N'anavezas ken e c'hlac'har.

Neuze, evel ar re all, e kavas ar ganenn braomeurbet.

Hag e voe lorc'h ennañ.

Roparz HEMON

# Eñvorennou beaj

*(Kendalc'h)*

Glasvez-holl ha koant da welout ez eo glannou ar mor en daou du d'ar Menai. Eno edo o veva d'an amzer-se markiz Anglesey (23), brudet dre Gembre abez evel gwasa foraner e vadou eus ar bed holl. « Eun deiz, a lavar d'in eur C'heumro, e lakaas pega en-dro d'e dog kern-uhel bilhedi-bank o talvezout milliou hag e voe gwelet o vale evel-se dre ar straed. Eur wech all e pedas eur c'hoarier-peziou brudet a Vro-C'hall, Coquelin, da zont d'e gastell, hag i o c'hoari eur pez iskis graet gantañ, hag ennañ eur prins a Vro-Indez. Heñ eo a c'hoarie roll ar prins-se gwiskei en eur sae goloet-holl a aour hag a vein-prizius ». Abaoe, em eus klevet e oa bet rivinet ar penn diboell-se.

Goude tremen ar pont, e tegouezomp gant eur geriadennig dister da welout. N'eus enni netra a gement a dennfe ar sellou: eun doennig c'hlas pe ruz amañ hag ahont e-touez ar gwez. Hogen ar gèrig-se he deus an enor da gaout an hira ano a voe roet biskoaz d'eul lec'h annezet gant mab-den:

Llanfairpwllgwyngyllgogerchwyrndrobwlltysiliogogogoch.

Gwir eo, pa gomzont anezi, e ra Kembreiz eus al lec'h *Llanfair Fychan* « Lanver Vihan » (24).

Seul ma saver dounoc'h en enez Vôn, ez a ar vro war ouesaat. Treuzi a reomp plaenennou, warno biou briz-du heñvel ouz hor gouenn-saout a Vreiz, nemet

brasoc'h ez int ha d'ezo kerniel hir. Oc'h ober war o zro e welan mesaerien hag a gav d'in da genta ez int gwisket gant krec'hin arzed gell. Diwezatoc'h, em eus gwelet e oa ar gwiskamant iskis-se graet gant eur seurt mezer a anver *gwlan cartrefol* « gloan-ti » a reer en tiegeziou gant gloan hir deñved ar vro. Didouz e vez lezet bleo ar gloan-se hag evel-se e tiskouez an dud beza en o c'herc'henn krec'hin loened.

N'eus nemet diou linenn hent-houarn en enez Vôn. Unan a ya da Amlouc'h en hanternoz hag eben da Gèrgeubi er gwalarn. En em ziforc'ha a reont e Kêrwenn (*Caerwen*). Kemer a ris hini Gêrgeubi (*Caergybi*, 25) a zo eul linenn veur, an hini a dremen drezi an treniou herrek-bras a ra ar servij etre ar porzmor-se ha kêr Londrez. E sell edon da vont da welout an tad Trebaol, eur c'henvroad a Vreiz, a oa o chom eno, o teski ar c'hembraeg. Kaset e oa bet da vro-Gembre gant renerien e Urz, Gouestlidi Mari Dinamm-grouet, evel Breizad o c'houzout ar brezoneg, evit ma teskje ar c'hembraeg ha ma teuje a-benn da brezeg en o yez ar feiz gatolik da Gembreiz.

## E hanternoz Kembre (kendalc'h)

E KERGEUBI. — AN TAD DALTON. — MERDEIDI LISTRI-BREZEL BRO-SAOZ O VONT D'AN OFERENN RENET GANT O OFISERIEN. — AR PORZ-MOR. — AR MENEZ. — AN ARVEST DIOUZ AN NOZ

**Degemeret e voen er porz-houarn gant an tad Trebaol ha gant an tad Merour, eur Breizad heñ ivez. Mont a rejomp da di ar person, an tad Dalton, eun**



Iwerzonad saoznekaet penn-kil-ha-troad, ha, dre-se, deuet da veza gwasoc'h Saoz eget ar Saozon o-unan. Madog Môn en doa roet d'in ano ha chomlec'h eun nebeut barzed eus e vro c'henidik. Hogen, pa liviris d'an tad Dalton em boa c'hoant da vont d'o gwelout, ez eas droug ennañ: « Biken! emezañ. Eun dismegañs e vefe se evit an Iliz katolik! Kembreiz! Barzed!! Hugunoded!!! Biskoaz kemend-all! »

Plega a rankis. Ar sulvez a dremenis e ti an tad Dalton hag e heuilhis an ofisou en e iliz. Da barrezianiz ez eus dreist-holl merdeidi iwerzonat eus al listri-brezel coriet er porz-mor. Degouezout a rejont dindan renadur eun ofiser-a-vor gwisket en e gaera. Evel-se emañ ar c'hiz war listri-brezel Bro-Saoz. Pep sul e vez kaset ar verdeidi d'an ofisou santel, pep hini diouz e gredenn. Leun edo an iliz anezo hag e voe kaer an oferenn-bred war gan gant an holl dud yaouank-se o kana.

En endervez, goude ar gousperou, ez is da welout ar porz-mor gant an tad Trebaol. Heulia a reomp al linenn hent-houarn a dreuz kêr. Skritellou a welan, skrivet warno e kembraeg e lizerennou bras-meurbet

*Gochelwch y trên!*

« Diwallit diouz an tren! »

dre ma tremen al linenn dre ar straedou ha kloued ebet warni. Ar porz-mor a zo ec'hon, lec'h ennañ da bevar c'hant lestr bras. Amañ eo ec'h en em lestrer evit mont da Iwerzon, ha dre Gêrgeubi e tremen al linenn treuzatlantek eus Queenstown da Londrez. An

dreizidi o tont eus an Amerik, en eur zilestra e porz Queenstown « porz-mor kêr ar rouanez » (26), en Iwerzon, a gav dirazo war ar c'hae unan eus treniou al linenn-se. Eun dek kammed bennak d'ober hag emaint tremenet eus o c'hambrig-lestr er vagon. Ac'hano o c'has a ra an tren a-berr da Gingstown « porz-mor kêr ar roue » (27) e lec'h e reont an tremen-eneb: eus o bagon d'ar gambr-lestr a-dreist da ledander ar c'hae. Teir eur goude, degouezet e Kêrgeubi (*Holyhead*, 28), e tremenont adarre eus al lestr d'an tren o c'haso da Londrez. Hemañ ne gemer ket zoken amzer da bourvezi a zour e stlejerez er porziou-houarn. Lennou dour a zo etre ar roudennou, e-kreiz an hent-houarn, hag e sun dour diouto ar stlejerezed dre ma 'z eont. Peur e welimp-ni seurt treniou o tegemerout treizidi an Amerik e Brest deuet da veza porz-mor treuzatlantek? (29)

Baleet em eus gant an tad a-hed kaeou ar porz-mor ha war ar chaoser-mein a veur a gilometrad a gloz al lenn-borz diouz an tu kleiz. A-zioc'h al lenn, war an dourn kleiz, e weler o sevel ar menez a ro e ano da gêr. Eno, war am eus klevet, e veve gwechall eur sant anvet Keubi.

Eur wech serret an noz, ez eo kaer sellout ac'hano ouz ar vorienn gant an tanlec'hiou o lugerni en toull anezi, ha, pelloc'h ouz ar mor a zo evel skubet diehan-kaer gant ar bannou-sklerijenn hir-zivent a daol warnañ tour-tan bras Enez ar Reuniged (30) a verk d'al listri an diforc'h etre hent-mor *Caergybi* ha hent-mor *Llynlleifiad* (31).



# VI. E hanternoz Kembre (kendale'h)

EN AMLOUC'H. — TI JOHNSON. — MAMM JOHNSON. — LENNIT BARUCH ! — MENEZ PARIS. — O KOUEVRATA. — HENT BRAS AL LISTRI-MOR. — LEC'H LAZADEG AN DROUIZED. — KREANSOU HA KALON VAT AMLOUC'HIZ. — AR BUTUN. — AR SKOLIOU. — KEJA OUZ ROSGOIZ.

Eus Kêrgeubi ez is da Amlouc'h da welout va mignon, an aotrou Johnson. Daoust n'eo ket pell Kêrgeubi hag Amlouc'h an eil diouz eben, hir a-walc'h ez eo an hent etrezo, pa ranker distrei da Gêrwenn, e rann greisteiz an enezenn, evit kemer linenn Amlouc'h (32).

En Amlouc'h e voen degemeret eus ar gwella gant Johnson, a oa deuet d'am diambroug er porz-houarn, ha gant e vamm hag e ziou c'hoar. O zi a sav war glann ar mor, war ar maez, eur pennad diouz kêr. *Glan y don* « Glann an donn » eo an ano a reer anezi e kembraeg. Dalc'het em eus koun dreist-holl eus ar sal, warni eur prenestr-balirek uhel ha ledan (33) o skei war ar mor, hag ac'hano eur gwel eus ar c'haera. Eun dudi eo sellout ouz al listri bras o tont eus porz-mor *Llynlleifiad* (34) pe o vont d'ezañ. Diehan-kaer eo an dremenadeg anezo. Darn a ra an ehan dirak Amlouc'h evit kemer pe leuskel al loman. Eur wech e chomas evel-se eul lestr-dre-dan pedergwerniet dirak ar sal, e-kreiz an deiz, p'edomp gant

hor pred. Ken nes e oa d'eomp ma welemp spis pep tra en e vourz, ar vartoloded o vont hag o tont war e c'horre hag an ofiserien grounnet war dreuzell ar c'habiten.

Stok ouz an ti, e oa eur vereuri vras dalc'het gant eur C'heumro penn-kil-ha-troad: ne ouie ger ebet a saozneg. Pa welis anezañ en dro genta, edo oc'h ober war-dro al loened. Hag e teuas gantañ, o komz eus ar varaz m'edo boued e loened, ar ger *celwrn*. Chom a ris saouzanet o klevout eur C'helt a goueriad oc'h ober gant an hevelep geriou-micher hag hor c'houeriaded a Vreiz, ouspenn daou c'hant leo diouz Breiz-Izel. E stumm ivez a oa heñvel ouz hini Breiziz diwar ar maez.

Eun Iwerzonadez koz e oa an itron Johnson ha gwisket er c'hiz koz gant bleo gwenn rodellaouet en-dro d'he dremm hegarat. Ranket he doa, emezi, deski ar c'hembraeg, hag e gomze reiz a-walc'h, nemet e veske ennañ alies geriou saoznek evel, da skouer, *lwc, lwcus, anlwcus*, a zo diwar ar saozneg *luck, lucky, unlucky*. Eun abardaez, goude koan, e voen pedet ganti da c'hoari eur seurt c'hoari heñvel ouz al loto. An deiz-se e oan aet da vale gant Johnson hag e oa deuet ganen stag ouz toull-nozelenn va forpant eur bodig brug ruz. « *Peth anlwcus!* » emezi, evit lavarout e oa gwall-blanedennus ar vleunienn-se. Evel an holl Iwerzonadezed e oa an itron goz eun tammig hegredik hag e kave d'ezi ez oa traou-zo gouest da drei da vat pe da fall planedenn an den. D'ober diouti e taolis d'an douar va bodig brug, ha goude-se e c'hounezis pep taol d'ar c'hoari-loto, aet, war a lavare an itron Johnson, ar pez gwall-blanedennus diganen.



He fried a oa gwechall *pregethwr* « prezeger » ha leun e oa an ti a sturiou beva hag a arroudennadou diwar ar Skritur-Sakr enskrivet a-hed ar muriou. Pa 'z aen d'am gwele da noz, va-unan gant va c'hantolor, e roed d'in levr ar Skritur-Sakr da lenn en noz, ha ne c'houite ket Johnson d'am alia war an dro da lenn Baruch « dre m'emañ gantan, emezañ, ar gwella kembraeg » (35). Ansav a rankan n'em eus ket bet lec'h da zigeri va levr bras e-pad an noz, ken pounner e kousken goude kerzout a-hed an aod gant va mignon.

Kaer eo glann ar mor en-dro da Amlouc'h. Ar porzmor e-unan a zo iskis, kleuzet ma 'z eo er roc'h veo, e-kreiz eur meneziad kerreg liou melen, en aber eur stêr vihan. En dremmwel e weler menez Paris a sav war ar gompezenn evel eur grugell-verien e-kreiz eur park. Mein-kouevr eo ar menez-se hag e-pad pell amzer e reas ar mengleuziou-kouevr pinvidigez Amlouc'h. Bremañ ez int dilezet, ha, da heul, Amlouc'hiz rivinet o deus ranket divroa. Eur rann-galon eo gwelout eur c'hornad bras eus kèr, ennañ tiez koz eus ar c'haera, hag i diannez ha didud o koueza en o foull (36). Tud diwar ar maez a zalc'h bepred da gouevrata. Evit-se, e lakeont e naoz ar stèr tammou hernach. An houarn dre deuzi en dour a ra d'ar c'houevr dont da ouelezenn er strad. An dour, avat, eus sklaer ma oa a-raok, a zeu da veza liou ruz mergl-houarn, eun heug e welout! Nemet ne sell ket ar c'hlannidi ouz kaerder o stêr pa c'hellont kavout dre se eun tammmig gounid.

Eus Amlouc'h, ez eus eun hent o vont hed-ha-hed d'an aod betek *Glan y don*, ha, pelloc'hik, e kouezer gant eur gêriadenn a besketaerien, ouz ribl eur pleg-

mor, en-dro d'ezañ rec'hier bras liou gell-du. Dirak ar gêriadenn, eun traez hir gant bagou-pesketa koant livet e gwenn. En tu-hont d'ar geriadenn, e kaver eun ti bras a anvont *ymdrochfa* « kouronklec'h ». Savet e oa bet an ti lorc'hus-se e sell da denna emweleríen a Vro-Saoz er rann-se eus an aod a zo an uhela en hanternoz. Gwell-a-se, n'eo ket darempredet ar c'houronklec'h gant ar Saozon. Hogen, manet ez eus war e zilerc'h *meinciau* « menkou », da lavarout eo bankoumaen, el lec'h m'emañ ar gweled ar brava. Unan dreist-holl a oa e beg-douar pella an enezenn hag eno e chomen eurveziou a-hed o sellout ouz an dremmwel. Heñvel ouz eun hent bras darempredet-stank ez eo ar rann-se eus mor Kembre. Eun niver a listri a bep ment a weler o tremen hag o tistremen hep ehan. Eur wech em eus kontet eun tri-ugent bennak anezo en eur ober diou eurvez.

Ouspenn bale gant ribl ar mor, ez is ivez gant Johnson d'ober troiou e diabarz an enezenn. Gwechall e oa enez Vôn goloet a goadou stank. Digoadet e voe, war a lavarer, evit ar wech kenta, gant ar Romaned dre ma roe bod ar c'hoadou d'an drouized, diweza difennourien broadelez ar Gelted (37). E-lec'h e oa koadou ne deus bremañ nemet douarou fraost, lann, brug ha rec'hier. « Eno, eme Johnson d'in, emañ brud e voe lazadeget an drouized war urz an impalaer Claudius. » Ez gwir, neuz eul lec'h milliget a zo bepred war ar gouelec'h-se!

*(Da genderc'hel).* F. VALLEE.



(23) *Anglesey* a zo ano saozuek enez Vôn.

(24) *Mair, Meir* e kembraeg, *Mer* e brezoneg, a zo gwir ano ar Werc'hez Vari en hor yezou. *Mari* ha *Maria* a zo amprestadennou digant ar galleg hag al latin. *Mer* a gaver c'hoaz e Breiz-Izel en anoiou-lec'hiou evel *Plover*, *Bodmer*, hag all, *Rev. celt.* 1908, p. 226.

(25) *Holyhead* e saozneg.

(26) *Queenstown* a vez graet *Cobh* anezi en iwerzoneg.

(27) *Dun-Laoghaire* en iwerzoneg.

(28) « Penn santel » e saozneg.

(29) Keñveria F. Debauvais, *L'Intérêt breton et l'Avenir de la Bretagne, essai d'un Nationalisme breton positif*, Roazon, 1926, pp. 15-8.

(30) *Ynys y Moelrhoniaid* e kembraeg. *Isle of Skerries* gant ar Saozon, e penn gwalarn enez Vôn.

(31) *Liverpool* e saozneg.

(32) Eus Kèrgeubi da Amlouc'h ez eus war-eeun eun 23 kilometr bennak. Eus Kèrgeubi da Gêrwenn eur 27 kilometr. Eus Kêrwenn da Amlouc'h keit-all pe dost. Evel m'her gweler, brasoc'h eo enez Vôn eget brasa enez hon eus e Breiz. Gêr-Veur. Brasoc'h zoken eget enez Wight a zo he gorread 34964 hektarad-douar (8760 hepken eo gorread Gêr-Veur). Frouezusted he douar he doa talvezet da Vôn er grennamzer al les-ano a Vamm Gembre: *Mon, mam Cymbry*, gouez da Giraldus Cambrensis, rak, emezañ, pa vez fall eost an ed e Kembre, e vez a-walc'h gant eostad Môn evit maga ar vro a-bez (*Description Kambriae*, I, 6). Hizio, en enez Vôn evel en holl Vreiz-Veur adalek diwez an XVIII[vet] ha derou an XIX[vet] kantved, o deus ranket ar parkadou-ed rei lec'h d'ar peurvanou, ar c'hounidegez-douar o koll tachenn dirak ar maga-chatal ha al laezerez. *Liorzou* enez Vôn a dav d'ezi bremañ ar brud a roe d'ezi hec'h edeier gwechall: tremenet int evit beza ar re gaera e Breiz-Veur, bro al liorzou kaer.

(33) *Bow-window* a vez graet eus ar seurt prenestr e saozneg ha *ffenestr-fwaog* e kembraeg.

(34) *Liverpool* e saozneg. E briz-gembraeg e reer anezi *Lerpwl* ha *Nerpwl* a zo distresadennou eus e ano saozuek. Eul lec'h

a bouez eo Liverpool dre'n niver a Gembreiz o chom enni ha huhezegez ar yez eo o zouez. Kembraegerien Liverpool a zo eu tu-hont da 50000 hag e 66 chapel e vez displeget pep sul prezegennou e kembraeg (*Celtia, a Pan-celtic Monthly Magazine*, 1901, p. 51, bann 1).

(35) Lakaat a ran amañ Baruch, nemet ano eur profed all e oa, a zo bet ankounac'haet a-grenn ganeu. — Jeremiaz e oa, a gav d'in.

(36) Keñveria Bristol, M. Leclerc, l'*Education des Classes moyennes et dirigeantes en Angleterre*, 5^vet^ mouladur, 1908, pp. 189-90.

(37) Digoadet evit ar wech kenta, a lavaran, rak goude kimiad ar Romaned e kreskas ar gwez adarre, hag er Grennamzer ez oa adkoadet-mat an enezenn. E 1102, pa zilestras enni an Daned o tont eus enezennou Orkad war eur stank a strollad-listri, e kavjont warni prenn kement hag o doa ezomm da aoza o bagou, Giraldus Cambrensis, *The Itinerary through Wales and the Description of Wales translated by Sir Richard Colt Hoare* in *The Historical Works of Giraldus Cambrensis* reizet ha notennet gant Thomas Wright, *Bohn's Antiquarian Library*, London, 1887, pp. 443 (not. 4), 444.

# An Damez a Bikez

*Da rei da lennerien Vreiz ar genta troidigez, a gredomp, graet e brezoneg diouz al lennegez rusiat, hon eus dibabet unan eus ar genta skrivagnerien vras a grouas al lennegez-se. E derou an 19-vet kantved e veve Pouchkin (1799-1837). Anavezet eo evel barz (Rouslan ha Loudmila, Prizoniad ar C'hokaz, Eugen Onegin, ar pez-c'hoari Boris Godounov, h. a.) hag evel komzour-plaen (Merc'h ar C'habiten, An Damez a Bikez, Istor Emzavadenn Pougatchov, h. a), ar c'henta en e vro da skriva en eun doare eeun ha fraez, ha tost ouz ar vuhez. Mervel a reas, yaouank c'hoaz, en eun emgann-daou gant eur Gall.*

▼

Eur wech edod o c'hoari kartou e ti ar gward-warvarc'h Naroumov. Eun hir a nozvez c'hoañv a yeas e-biou hep ma voe netra da verka. Azeza a rejod da adkoania goude peder eur diouz ar beure. Ar re o doa gounezet a zebre gant kalon. Ar re all a chome azezet, dizoñj, dirak asiedou goullo. Padal, p'en em ziskouezas ar champagn, ar gaoz a vuhezekaas, ha pep unan a gemeras perz enni.

— Petra ac'h eus graet, Sourin? a c'houlennas mestr an ti.

— Kollet em eus, evel boaz. Anzav a rankan ez oun heskinet gant ar wall blanedenn. C'hoari a ran poellek, hep tomma morse. N'oun strafuilhet gant netra. Koulskoude, dalc'hmat e kollan.

— Sellit ouz Hermann! eme unan eus an ostizidi, en eur ziskouez eun ofiser yaouank eus an ijinerez; e-pad e holl vuhez, n'en deus ket lakaet e zourn war eur gartenn, hag e chom ganimp evelato, betek pemp eur ar beure, o sellout ouzimp o c'hoari.

— Dudius e kavan ar c'hoari, a eilgerias Hermann, hogen ne c'hellan ket lakaat ar pep reta en arvar e spi da c'hounit an dreist-ret.

— Hermann a zo deut eus Alamagn e hendadou. Evel-se eo douget da jedi. Setu perak ne c'hoari ket! a lavaras Tomski; va mamm-goz avat, ar gontez Anna Fedotovna, n'oun ket evit kompren anezi.

— Petra? Perak? a lavaras moueziou.

— Ne c'hellan ket kompren, a gendalc'has Tomski, perak va mamm-goz ne c'hoari kartou morse.

— Ha souezus eo? eme Naroumov; eur vaouez koz pevar-ugent vloaz!

— N'anavezit netra neuze diwar he fenn?

— Nann, e gwir, netra.

— Selaouit neuze! Ret eo gouzout ez eas va mamm-
goz, eun tri-ugent vloaz bennak a zo, da Baris, hag
eno e voe brudet-kenañ. An dud en em vode en-dro
d'ezi, da welout « Gwener Moskov ». Richelieu a reas
al lez d'ezi hag e tou va mamm-goz e vennas en em laza,
peogwir e oa hi ken digalon en e geñver. En amzer-
se, an itronezed a c'hoarie « faraon ». Eun deiz ben-
nak e lez ar roue e kollas va mamm-goz, o c'hoari
gant an dug a Orléans, eur yalc'had vras, he doe da
baea war he ger-a-enor. Deut en-dro d'ar gèr, p'edo



oc'h en em ziwiska, e tisklerias d'am zad-koz ar c'holl
he doa graet, hag e c'hourc'hemennas d'ezañ paea.
Va zad-koz, Doue d'e bardono, a oa, am eus soñj,
eun tammig evel eur merour d'ezi. Aon en deveze
razi evel rak an tan. Koulskoude, o klevout kelou eus
eur c'holl ken spontus, ez eas e kounnar. O kemer
eun dra bennak da jedi, e tiskouezas d'ezi o doa dis-
pignet eun hanter vilion e-pad c'houec'h miz. N'o doa
ket e Paris, emezañ, o domani e-kichen Moskov nag
o domani e Saratov. Hag e nac'has krenn paea an
dle. Va mamm-goz a zispakas d'ezañ eur voc'had, ha
da ziskouez he displijadur ez eas hec'h-unan-penn
d'he gwele. Antronoz e c'halvas he fried daveti, e
spi beza doñvaet anezañ dre ar c'hastiz priedelezel-
se. Divrall e chomas, avat. Evit ar wech kenta en he
buhez ec'h en em izelaas, hag e teurvezas ganti breu-
taat ha rei diskleriadurioù. Kredi a rae e teuje a-
benn d'ober d'ezañ meiza e zlead, oc'h intent ez eus
kemm etre eur priñs hag eur paotr-karr. Netra d'ober.
Va zad-koz a reas e benn fall. Nann, nann, nann ha
netra ken. Setu gwall nec'het va mamm-goz. Anave-
zout a rae mat eun den iskis. Hep mar hoc'h eus kle-
vet ano ar c'hont de Saint-Germain, hennez a zisple-
ger kel lies a vurzudou diwar e benn. Gouzout a rit
e rae an neuz da veza ar Boudedeo, kavadennour an
« dourenn a hir vuhez » hag ar « maen filozofel ».
Goap a raed d'ezañ, o lavarout ne oa nemet eur fur-
lukin, ha Casanova, en e eñvorennou, a lavar e oa
eur spier. A-hend-all, Saint-Germain, daoust d'e zoa-
reou kevrinus, a oa dereat-kenañ diouz e welout, hag
a oa eun den hegarat ha servijus. Hizio c'hoaz e kar
va mamm-goz anezañ betek en em ankounac'haat hag
e sav droug enni ma komzer dizoujañs eus ar c'hont.

Va mamm-goz a ouie en doa Saint-Germain arc'hant bras da rei. Setu ma reas he menoz en em erbedi outañ. Kas a reas d'ezañ eul lizerig d'e bedi da zont d'he gwelout ar c'henta ar gwella. An oristal koz a zeuas hag he c'havas beuzet en eur glac'har spontus. Liva a reas d'ezañ ken du ha ma c'hellas krizder he fried, hag en diwez e lavaras e lakae he holl spi en e geneilded hag en e vadelez. Saint-Germain a brederias:

— Presta a c'hellan d'eoc'h an arc'hant-se d'ho harpa, emezañ. Gouzout a ran, avat, e vefec'h trubuilhet ken ho pefe paeet d'in ho tle, ha ne fell ket d'in samma war ho tiskoaz poaniou nevez. Eun doare all a zo d'ober: adc'hounit.

— Hogen, aotrou kont ker, a respontas va mamm-goz, pa lavaran d'eoc'h n'em eus ket eur gwenneg ken.

— N'eus ket ezomm, eme Saint-Germain. Ho pet ar vadelez d'am selaou.

Hag e tiskulias d'ezi eur guziadenn, a baefemp holl ker, ha laouen c'hoaz, da glevout.

Ar c'hoarierien yaouank a zigoras o diouskouarn. Tomski a lakaas eur c'hornad, a lonkas ar moged hag a gendalc'has.

— En abardaez-se, emezañ, va mamm-goz a gemeras perz e « le jeu de la Reine », e Versailles. An dug a Orléans a oa banker. War eun ton dibreder ec'h en em zigarezas va mamm-goz, pa n'he doa ket kaset ganti an arc'hant dleet, oc'h ijina eur gaou bennak, hag e stagas da c'hoari. Teir c'hartenn a zibabas: an teir a c'hounezas taol-ouz-taol. Ha setu va mamm-goz dieubet krenn diouz he dle.

— Chañs he deus bet, avat! eme unan.

— Eur vojenn! a lavaras Hermann.



— Kartou faos marteze! eme eun trede.

— Ne gredan ket, a respontas Tomski hep c'hoarzin.

— Penaos! a c'harmas Naroumov, da vamm-goz a oar divinout teir c'hartenn a c'hounez taol-ouz-taol, ha te ne rez ket da vad eus he skiant kevrinus!

— Tan an diaoul! a respontas Tomski, pevar mab he deus bet, va zad en o zouez, hag i c'hoarierien douet o-fevar, ha da hini anezo n'he deus diskuliet he c'huziadenn, daoust ma vije bet talvoudus-bras d'ezo, ha d'in ivez. Koulskoude, setu amañ eun dra a voe danevellet d'am eontr gant ar c'hont Ivan Ilitch, hag e toue e le e oa gwir. Tchaplitski, Doue d'e bardono, hennez a varvas e barr an dienez goude beza foranet milionou, a gollas eur wech en e yaouankiz, — gant Zoritch ma ne fazian ket, — war-dro tri c'hant mil roubl. Hag heñ kollet en dic'hoanag. Va mamm-goz, ha ne oa ket tener evelato e-keñver stultennou an dud yaouank, a savas enni truez ouz Tchaplitski, en abeg da dra pe dra. Merka a reas d'ezañ teir c'hartenn en dije da c'hoari lerc'h-war-lerc'h, o lakaat anezañ da doui war e enor na c'hoarije mui biken. Tchaplitski a yeas da di an den en doa goubiken, hag e stagjont da c'hoari. Hanter-kant mil a lakaas war ar gartenn genta: gounit a reas; muioc'h war an eil kartenn: gounit a reas; muioc'h c'hoaz war an trede: gounit a reas. Adc'hounit a reas ar pez en doa kollet, hag eun tammig ouspenn zoken.

— Ma, poent eo mont da gousket: seiz eur nemet kard end-eo!

E gwir, edo an deiz o tarza. An dud yaouank a c'houllonderas o gwerennou hag a yeas an eil diouz egile.

Ar gontez koz N. a oa azezet en he c'hambrig-emwalc'hi dirak eur melezour, teir flac'h yaouank en-dro d'ezi. Unan a oa en he dourn eur vazig liou-ruz, eun all eur voestig gant spilhou-bleo, an trede eur boned gant seizennou liou an tan. Ne glaske ket ar gontez en em ficha evel eur goantenn, rak pell 'zo e oa gweñvet he c'hened, ha koulskoude e vire pep unan eus boaziou he yaouankiz. Heulia a rae striz giz ar bloavezioù dek ha tri-ugent, ha d'en em wiska e tremene ken hir amzer hag e lakae kement a boan ha tri-ugent vloaz a-raok. E-tal eur prenestr, dirak eur stern-brouda, edo azezet eur plac'h yaouank, he dimezell a enor.

— Ho saludi a ran, grand'maman! eme eun ofiser yaouank o tont e-barz. Bonjour, Mademoiselle Lise. Grand'maman, eun dra bennak am eus da c'houlenn diganeoc'h.

— Petra, Paul?

— Va aotreit da ambroug dirazoc'h unan eus va c'heneiled ha d'e gas ganin d'hoc'h abadenn-goroll digwener.

— Kas anezañ ganit d'an abadenn-goroll ha neuze ez ambrougi anezañ dirazoun. Ha bet out dec'h e ti X.?

— O ya, plijadur a zo bet! dañsal hon eus graet betek pemp eur diouz ar beure. Na kaer e oa an Itron Yeledski!

— He, va faotr! Petra gaer a gavez enni? Ha kaer e oa ivez he mamm-goz, ar briñsez Daria Petrovna? Me 'gred e tle beza kalz kosaet bremañ!

— Penaos... kosaet, a lavaras Tomski, dizoñj-kaer: abaoe seiz vloaz eo maro.



Ar plac'h a savas he fenn hag a reas sin d'an den yaouank. Raktal e kounaas e oa bet kuzet ouz ar gontez koz maro ar briñsez a hevelep oad ganti, hag e stardas e vuzell. Hogen ar gontez a zegemeras ar c'helou dizeblant.

— Maro eo, emezi, ha ne ouien ket! A-gevret hon eus bet ar garg a blac'hed-a-enor el lez, ha pa voemp ambrouget dirak an impalaerez...

Hag evit ar c'hantvet gwech e tisplegas ar gontez d'he mab-bihan an danevell.

— Bremañ, Paul, a lavaras goude, ro d'in da zourn ma savin a-ziwar va c'hador. Lizig, pelec'h emañ va boest-vutun?

Ar gontez hag he mitizien a yeas a-dreñv d'eun andorenn d'en em beurwiska. Tomski a chomas gant ar plac'h yaouank.

— Piou a fell d'eoc'h ambroug dirak ar gontez? a c'houlennas Lizaveta Ivanovna a vouez izel.

— Naroumov. Anavezet eo ganeoc'h?

— Nann. Eun ofiser eo, pe eur bourc'hiz?

— Eun ofiser.

— Eus an ijinerez?

— Nann, eus ar varc'hegiez. Perak e kredit-hu ez eo eun ijiner?

Ar plac'h yaouank a vousc'hoarzas ha ne lavaras grik.

— Paul! a c'harmas ar gontez eus a-dreñv an andorenn, degas d'in eur romant nevez bennak, hogen nann unan eus ar re nevez, mar plij.

— Petra a vennit lavarout dre se, grand'maman?

— Lavarout a vennan, eur romant ma n'eus ket eun den o taga e dad pe e vamm, ha ma n'eus ket a gorfou beuzet. Aon spontus am eus rak an dud veuzet.

— Eus ar seurt romantou n'eus ket en deizioumañ. Marteze e karfec'h kaout eur romant rusek?

— Romantou rusek a zo neuze!... Degas unan d'in, va mignon, degas unan buan, mar plij.

— Va digarezit, grand'maman, tiz 'zo warnoun... Kenavo, Lizaveta Ivanovna! Perak e kredec'h e oa Naroumov eun ijiner?

Hag ez eas Tomski er-maez eus ar sal-emwalc'hi.

Lizaveta Ivanovna a chomas hec'h-unan. Dilezel a reas he labour ha sellout dre ar prenestr. E korn ar straed en tu all e teuas a-wel eun ofiser yaouank. Ar plac'h a ruzias. Adarre e troas he sell war he labour hag e stouas he fenn a-us d'al leien. D'an ampoent, ar gontez a zeuas tre, peurwisket.

— It da c'hourc'hemenn, Lizig, ma vo sterniet ar c'hezeg ouz eur galechenn. Mont a raimp da bourmen.

Lizig a zilezas ar stern-brouderez hag a stagas da gempenn he labour.

— Petra, va mignonez, bouzar oc'h? a c'harmas ar gontez; lavarit d'ezo sternia ar c'hezeg dioustu.

— Ya, a respontas ar plac'h yaouank, damizel, hag e redas er rakkambr.

Eur mevel a zeuas tre, o tegas al levriou kaset gant ar priñs Pavel Aleksandrovitch (1).

— Mat! trugarez d'ezañ, eme ar gontez. Lizig, Lizig, da belec'h e redit evel-se?

— D'em em wiska.

— Amzer hoc'h eus c'hoaz. Azezit amañ. Digorit al levr kenta, lennit uhel...

Ar plac'h yaouank a gemeras al levr hag a lennas eun nebeut linennou.

— Uheloc'h! Petra a c'hoari ganeoc'h 'ta? Kollet

(1) Tomski.



hoc'h eus ho mouez? Gortozit... Tostait ouzin ar skabell-droad-mañ... tostoc'h... evel-se!

Lizaveta Ivanovna a lennas diou bajenn c'hoaz, ken na stagas ar gontez da zislevi-gen.

— Taolit al levr-se pell diouzoc'h, emezi, pebez diotachou! Kasit anezañ en-dro d'ar priñs Pavel, o lavarout trugarez... Hag ar galechenn?

— Prest eo, a respontas Lizaveta Ivanovna, goude sellet e-barz ar straed.

— Ha n'oc'h ket gwisket c'hoaz? a eilgerias ar gontez. Atao e rankan gortoz. Hogen n'oun ket evit gouzañv...

Lizig a dec'has d'ar red betek he c'hambr. N'oa ket tremenet diou vunutenn ma sonas ar gontez ken kreñv ha ma c'hellas. Teir matez a zeredas dre eun nor hag eul lakez dre eun all.

— Ne c'heller ket ober d'eoc'h dont pa 'z eus ezomm! a lavaras ar gontez d'ezo. Lavarit da Lizaveta Ivanovna emaoun o c'hortoz!

Lizaveta Ivanovna a zeuas tre gant he zog hag he mantell.

— En diwez, va mignonez!... Na pebez dilhad kaer! Hag evit petra?... Evit piou hoc'h eus en em fichet evel-se?... Peseurt amzer a ra? Avel a zo, kredabl...

— Nann, hoc'h Uhelded. Sioul-tre eo an amzer, a respontas al lakez.

— Atao o komz hep gouzout netra. Digorit dorikell ar prenestr. Setu..., eun avel sklasus!... Distergnit ar c'hezeg! Lizig, ne daimp ket da bourmen. N'ho poa ket ezomm d'en em wiska ken kaer.

— Pebez buhez! a soñjas Lizaveta Ivanovna enni hec'h-unan.

E gwir, reuzeudik e oa Lizaveta Ivanovna. « Bara

an estren a zo c'houero, eme Dante, ha serz eo diri menk-ti an estren. » Piou avat, a c'hell merzout kreñvoc'h c'houervoni ar sujidigez eget plac'h-a-enor eur vaouez koz a renk uhel? Ar gontez N., hep mar, ne oa ket drouk he c'halon. Froudennus e oa, avat, evel eun itronezig moumounet, piz ha beuzet doun en eun emgarantez yen, evel an holl dud koz a vourr en amzer dremenet hag a zo evel estrenien en amzer bremañ. Kenderc'hêl a rae da gemer perz en holl fougeou ar gevredigez uhel. Darempredi a rae an abadennou-koroll, ma chome azezet en eur c'horn gant traet-ruz war he divoc'h, gwisket hervez giz an amzer gwechall, evel eur pez-kinkladur heugus, hogen ret, er sal-goroll. O tont e-barz ez ae an ostizidi betek enni, en eur stoui izel dirazi, evel da seveni eul lid bennak, ha goude, den ebet ne daole mui a evez outi. En he zi e tegemere holl dud kêr, o heulia reolennou striz a sevended, hep anavezout dremm nikun. He servijerien niverus a larde hag a gosae en he rakkambrou, oc'h ober kement a blije d'ezo, o laerez hep tamm mez ar vaouez koz-se dare da vervel.

Eur verzerez e oa Lizaveta Ivanovna en ti-se. Diskenn a rae an te: neuze e kleve rebechou en abeg d'ar sukr gwastet. Lenn a rae eur romant a vouez uhel: hi eo a oa kablus evit pep fazi graet gant ar skrivagner. Ambroug a rae ar gontez e-doug he zroiou: kret e oa evit an amzer ha pavez ar straedou. Goprou a dlee kaout, na vezent morse paeet d'ezi en o fez. Hag evelato e c'houlenned diganti beza gwisket evel an holl, da lavarout eo, evel nebeut-nebeut a dud. Er gevredigez e talc'he eul lec'h eus an distera. Anavezet gant an holl, evesaet outi gant nikun. En abadennou-koroll ne zañse nemet pa ne oa ket a zañserezed. An itronezed a groge en he brec'h bep tro m'o doa ezomm



da vont er sal-emwalc'hi da gempenn tra pe dra en o dilhad. Lorc'hus e oa, hag e veze broudet-c'houero o verzout he stad. Gant evez eta e selle tro-war-dro, o c'hortoz gant mall eun digabestrer. Ar baotred yaouank, avat, douget da jedi ha da redek war-lerc'h an enoriou, ne deurveze ket d'ezo teurel eur sell ouz Lizaveta Ivanovna, hag hi kant gwech karantezusoc'h eget ar pennherezed pinvidik, rok ha klouar, ma raent al lez d'ezo. Nag alies, o tilezel, hep beza gwelet, ar sal vras kaer hag enoeüs, e oa aet da ouela en he c'hambrig paour, gant eun andorenn goloet a baper, eun arc'h, eur melezour bihan, eur gwele-preun, hag eur gantol-soa o c'houlaoui disked en eur c'hantolor-kouevr.

Eur wech, an dra-se a oa c'hoarvezet daou zevez goude an nozvez danevellet e penn-kenta an istor-mañ, hag eur sizun a-raok an arvest diweza, edo Lizaveta Ivanovna azezet dirak he stern-brouda e-tal ar prenestr. Sellout a reas dizoñj-kaer e-barz ar straed, ha setu ma welas eun ofiser yaouank eus an ijinerez, difiñv hag o sellout etrezek he frenestr end-eeun. Stoui a reas he fenn, hag e kendalc'has da labourat. Pemp munutenn goude e sellas adarre. Edo an ofiser yaouank en hevelep lec'h. Ne oa ket boas ar plac'h yaouank da c'hoari gant an ofiserien a dremene. Ne sellas ket mui eta dre ar prenestr, hag e-pad div eur pe war-dro e vroudas hep sevel he fenn. Poent merenn a zeuas. Sevel a reas, ha staga da gempenn ar stern-brouda. Dizoñj e sellas e-barz ar straed. Adarre e welas an ofiser. Setu a oa eun tammig iskis. Goude merenn e tostaas ouz ar prenestr, strafuilhet. Hogen an ofiser a oa aet kuit. Ankounac'haat a reas...

Eun nebeut deveziou goude, o vont er-maez eus an

ti gant ar gontez da bignat er galechenn, e welas anezañ adarre. Edo war ar menk-ti end-eeun, o kuzat e zremm gant gouzougenn feur-avank e vantell, e zaoulagad du o lugerni dindan e dog tric'hornek. Lizaveta Ivanovna a grogas aon enni, hep gouzout perak, hag ec'h azezas er galechenn, enkrezet he c'halon hep gellout hen diskleria.

Distro er gêr, e tostaas ouz ar prenestr. Edo an ofiser eno, o sellout start outi. Hag hi kuit, nec'het gant ar c'hoant-gouzout, ha fromet gant trivliadou nevez eviti.

Diwar neuze, ne dremenas ket eun deiz hep m'en em ziskouezje an den yaouank, d'eur c'houlz resis, dindan prenestrou an ti. Etrezo e savas darempred, hep m'o dije en em glevet. Azezet en he lec'h evel boaz o labourat, e sante-hi e oa tost egile. Neuze e save he fenn, hag e selle outañ gant sellou hiroc'h-hira a-feur ma tremene an amzer. An den yaouank, hervez doare, a oa anaoudek en he c'heñver. Merzout a rae-hi, gant daoulagad lemm ar yaouankiz, e ruzie trumm e zioujod disliv bep gwech m'en em dreuze o sellou. A-benn eur sizun e vousc'hoarzas outañ.

Pa c'houlennas Tomski digant ar gontez an aotre da ambroug dirazi e vignon, e lammas kalon ar plac'h. O klevout, avat, ne oa ket Naroumov eun ijiner, hogen eur gward-war-varc'h, e savas keuz d'ezi beza dizoloet he c'huziadenn dre he goulenn dievez d'eur paotr skañbenn eveltañ.

▼

Hermann a oa mab eun Alaman aet da Rusia, en doa lezet gantañ eun nebeudig arc'hant goude e varo. Sanket doun en doa en e benn an dezo da veza dishual-krenn, ha ne gemere ket al leve diwar e arc'hant. Diouz e c'hopr hepken e veve, hep aotren d'ezañ e-unan froudenn ebet e sell eus an dispign. Ouspenn se, eun den skoachet ha c'hoantek e oa. Meur a wech o doa e geneiled graet goap d'ezañ en abeg d'e bizoni. Trivliadou kreñv en doa, hag eun ijin-faltazia entanet. E skiant vat e ziwalle koulskoude diouz taziou boutin ar yaouankiz. Da skouer, ha d'ezañ beza douget-tre da c'hoari kartou, morse ne lakae e zourn war eur gartenn, peogwir e kave d'ezañ ne oa ket pinvidik a-walc'h (war a lavare) da « lakaat ar pep reta en arvar da c'hounit an dreist-ret », — hag evelato e tremene nozveziou en o hed e-kichen ar taoliou-c'hoari o heulia, e galon o lammat gant an derziean darvoudou ar c'hoari.



Ar pez a oa bet danevellet a-zivout an teir c'hartenn a skoas kalz e spered ha ne deas ket kuit eus e benn e-pad an holl nozvez. « O, ma tiskuilhfe d'in ar gontez koz he c'huziadenn, » a soñje en nozvez war-lerc'h, en eur drei dre straedou Peterburg, ha ma lavarfe d'in ano an teir c'hartenn c'hounezus! Perak neuze ne glaskfen ket amproui an tonkadur?... Hogen, evit kement-se eo ret gortoz hir amzer, ha seiz vloaz ha pevar-ugent he deus: a-benn eur sizun, a-benn daou zevez e c'hell mervel marteze!... Hag an danevell hec'h-unan, — daoust hag e tleer fiziout?... Nann!... Jed, emzioner ha labour, setu aze an teir c'hartenn wella am eus, ar re a dric'hemento, a seizkemento va danvez, hag a roio d'in peoc'h ha frankiz! » O prederia evel-se edo, p'en em gavas en unan eus penna straedou Peterburg, dirak eun ti savet er c'hiz koz. Leun-barr e oa ar straed a girri. Kalechennou goloet a ruilhe lerc'h-ouz-lerc'h betek ar menk-

ti sklerijennet. Eus ar c'hirri e teue a-wel a bep eil troadig mistr eur goantenn, pe eun heuz gant eur gentr o stirlinkat, pe eul loer seiz ha botez eur sladour. Feuriou, mantilli a dremene tro-ha-tro dirak eur porzier, dic'hoarz ha meurdezus. Hermann a chomas a-sav.

— Ti piou eo hennez? a c'houlennas ouz eur gward-kêr.

— Ti ar gontez N., a respontas ar gward.

Hermann a fromas. Dirak e faltazi e savas adarre an danevell varzus. Hag heñ ha kerzout e-kichen an ti o soñjal er berc'hennez hag en he galloud burzudus. Diwezat e oa pa zistroas d'ar gêr, e kornig dister eun ti. E-pad pell amzer ne c'hellas ket kousket, ha pa vanas kousket en diwez, e welas kartou dre e huñvre, eun daol goloet gant mezer gwer, ha berniou arc'hant-paper ha peziou aour. C'hoari a rae, eur gartenn, hag eun all. Bep taol e c'houneze. Hag e skube an aour war-du ennañ, hag e lakae ar bilhedou en e c'hodell. Pa zihunas, diwezat, e huanadas o soñjal en doa kollet e binvidigeziou faltaziet. Adarre ez eas da gantren dre gêr. Adarre en em gavas dirak ti ar gontez N. Eur galloud dianav, moarvat, e zedenne war-du eno. O chom a-sav, e taolas eur sell ouz ar prenestrou. Setu ma verzas eur pennad bleodu, stouet hervez doare war eul levr pe eul labourgwrierez bennak. Ar penn a savas. Hermann a spurmantas eun dremm livet-flour ha daoulagad du. Er vunutenn-se e voe tonket d'ezañ e blanedenn.

▼

A-vec'h m'he doa bet Lizaveta Ivanovna amzer da denna he mantell hag he zog. Ar gontez he galvas endro hag a rons urz d'ar galechenn dont e-harz ar taenk-ti adarre. Azeza a rejont er c'harr o-diou. D'ar c'houlz end-eeun ma vounte daou lakez ar gontez koz e-barz dre zor ar galechenn, Lizaveta Ivanovna a verzas, harp ouz ar rod, hec'h ofiser an ijinerez. Kregi a reas en he dourn. Ne oa ket c'hoaz difromet ma steuzias ar paotr, hag en he dourn e chomas eul lizer. Kuzat a reas al lizer en unan eus he manegou, ha penn-da-benn d'an hent ne welas ha ne glevas mann. Boas e oa ar gontez d'ober goulennou dibaouez pa veze er galechenn: piou a dremen aze? pe ano en deus ar pont-mañ? petra 'zo skrivet war ar skritellhont? Ar wech-mañ e responte Lizaveta Ivanovna ne vern penaos ha bep tro a-dreuz. Ma 'z eas kounnar er gontez.

— Petra 'zo c'hoarvezet ganeoc'h, va mignonez? Pescurt droug 'zo kroget ennoc'h? N'oc'h ket evit klevout na kompren ar pez a lavaran d'eoc'h? A drugarez Doue, distagellet mat eo va zeod evelato, ha n'em eus ket c'hoaz kollet va skiant!

Lizaveta Ivanovna ne selaoue ket outi. Deut d'ar gêr, e redas betek he c'hambr, hag e tennas eus he maneg al lizer. Ne oa ket siellet. Lizaveta Ivanovna a lennas. Bez' e oa eun diskleriadur a garantez, tener ha doujus war eun dro, ... eilskrivet ger evit ger diouz eur romant alamanek trivliadus. Dre eurvad, ne ouie ket Lizaveta an alamaneg, hag evel-se e voe laouen.

Nec'hel e voe koulskoude o veza kemeret al lizer. Ar wech kenta e oa d'ezi kaout darempredou kuz ha tost gant eun den yaouank. E daerded a sponte anezi. Tamall a reas d'ezi hec'h-unan beza bet difur. Ne ouie ken petra ober: paouez a vont d'azeza e-tal ar pre-

nestr, ha dre he dizeblanted didomma an ofiser yaouank en e wall embregadennou. Pe respont, yen ha krak?

Ne oa nikun en he c'hichen a c'helle goulenn ali digantañ: na mignonez na kelennerez. Lizaveta Ivanovna a reas he menoz respont.

Hag hi da azeza dirak eun daol-skriva, da gemer pluenn ha paper, — ha da brederia. Meur a wech e teraouas he lizer, — hag hen rogas: ar c'homzou a hañvale d'ezi beza pe re c'houek pe re griz. En diwez e c'hellas skriva eun nebeut linennou a gavas mat: « *Sur oun*, e skrive, *ez eo onest ho menoz, ha ne glaski! ket va dismegañsi dre oberou berrboell, hogen n'hor bije ket dleet ober anaoudegez en doare-se. Kas a ran d'eoc'h ho lizer en-dro, gant spi n'em bo ket abeg da glemm diwar dizoujañs n'em eus ket dellezet* ».

Antronoz, o welout Hermann war ar straed, Lizaveta Ivanovna a savas eus kichen he stern-brouda, a yeas er sal-degemer, a zigoras eun dorikell-brenestr, hag a daolas he skrid er-maez, o fiziout war mibinded an ofiser yaouank. Hermann a zeredas, a zibradas al lizer, hag a yeas en eun ti-madigou tost ac'hano. O terri ar siell, e kavas e lizer ha respont Lizaveta Ivanovna. Kement-se en doa gortozet. Hag ez eas d'ar gêr laouen-bras.

Tri devez goude, eur vatezig krak he lagad eus eur stal-dogou a zegasas da Lizaveta Ivanovna eur bilhedig. E zigeri a reas, enkrezet, o kredi e oa eul lizer-dle. Hogen anavezout a reas skritur Hermann.

— Faziet oc'h, va mignonez, emezi, n'eo ket evidoun al lizer-mañ.

— Eo, evidoc'h eo sur, eme ar baotrezig, dichek, hag hep kuzat eur mousc'hoarz goapaus. Lennit, mar plij.



Lizaveta Ivanovna a zamlennas ar skrid: Hermann o c'houlenn diganti dont d'eun emweladenn.

— Nann, emezi, spontet, ken trumm e oa ar goulenn ha ken rust an doare-ober. Hep mar n'eo ket evidoun.

Hag e rogas al lizer e tammou.

— Mar n'eo ket evidoc'h al lizer, perak hoc'h eus hen roget? a eilgerias ar plac'hig. Hen roet em bije en-dro d'an den en deus hen kaset.

— M'ho ped, va merc'hig vihan, eme Lizaveta Ivanovna, o ruzia tra ma komze, arabat d'eoc'h degas d'in mui seurt lizerou hiviziken, ha lavarit d'an hini en deus hen kaset e tlefe kaout mez.

Koulskoude, ne baouezas ket Hermann. Bemdez e teue da Lizaveta Ivanovna lizerou, e doare pe zoare. Ne vezent mui troet diouz an alamaneg. Hermann a skrive hervez e stumm-heñ da skriva, awenet gant ar garantez. Enno en em ziskoueze war eun dro reustl e c'hoantegeziou ha dizurz eur faltazi digabestr. Lizaveta Ivanovna n'o c'hase mui en-dro: plijadurus o c'have, hag e stagas da respont. A zeiz da zeiz e hirae he lizerou, ha karantezusoc'h e teuent. En diwez e taolas d'ezañ dre ar prenestr al lizer-mañ: « *Fenoz e vo eun abadenn-goroll e ti kannadour X. Ar gontez a vo eno, hag e chomimp betek div eur. Neuze e kavot tro d'am gwelout hep den ebet e-kichen. Pa vo aet kuit ar gontez d'an abadenn-goroll, ez aio an holl vevelien, hep mar, pep unan diouz e du. Ne chomo er raksal nemet ar porzier, hag hemañ a zo boas da vont en e gambrig. Deut da unnek eur hanter. Pignit gant an diri. Ma kavit unan bennak er rakkambr, goulennit ha bez' emañ ar gontez er gêr. Respontet e vo d'eoc'h nann, ha, — netra d'ober! — ret e vo d'eoc'h mont er-maez. Hogen, da gredi eo ne zegouezot gant nikun. Ar milizien a*

*chom pep hini en he c'hambr. Pa viot er rakkambr, it a-gleiz, rag-eeun bepred betek kambr-gousket ar gontez. Eno, a-dreñv d'eur ouel e welot diou zor vihan: a-zehou, dor eur gambrig ma ne da morse ar gontez; a-gleiz, dor eun trepas gant eur viñs enk o kas betek va c'hambr.* »

Hermann a grene evel eun tigr o c'hortoz ar poent merket. Da zek eur en abardaez, edo dirak ti ar gontez. Amzer vraouac'hus a rae: barradou-avel o yudal, erc'h o koueza a valzennou; disklaer e lintre al leterniou-straed: ar straed hec'h-unan a oa distro; a vare da vare hepken e tremene eur blenier-karr gant e varc'h treut, o sellout a bep tu da gavout eun tremener daleet. Hermann a chome eno, gant netra nemet eur paltok en e dro, hep merzout nag erc'h nag avel. En diwez e teuas kalechenn c'holoet ar gontez. Hermann a welas daou lakez o tougen ar vaouez koz daou-groummet, tamolodet en eur vantell feur gaerell-Siberia, ha war he lerc'h e pignas mibin he flac'h-a-enor en eur vantell skañv, kinklet he fenn gant bleuniou fresk. Serret e voe dor ar c'harr, hag ar galechenn a ruilhas pounner war an erc'h tano. Ar porzier a serras dor an ti. Hermann a stagas da vale eeun dirazañ. Tostaat a reas ouz eul letern da sellout ouz e eurier: unnek eur. Hag heñ ha chom dindan al letern, peg e zaoulagad ouz biz an eurier, o c'hortoz ar mare. Da unnek eur hanter piz ez eas Hermann e-barz ar raksal goulaouet-splann. Porzier ebet ne oa eno. Hermann a bignas, a zigoras dor ar rakkambr, hag a verzas eur mevel o kousket dindan eur gleuzeur, war eur gador-vrec'h uzet a c'hiz koz. Gant kammedou start ha skañv ez eas Hermann e-biou. Ar sal vras hag ar gambr-degemer a oa teñval, sklerijennet hepken gant kleuzeur ar rakkambr. Hermann a yeas er



gambr-gousket. Dirak eun aoter, leun a hen skeudennou sent, e krene flammu eur greuzeurig-skourret. Kadoriou ha gourvezvankou goloet a seiz dislivet, warno pluegou o c'hinkladuriou dialaouret, a oa renket, reiz ha dilaouen, a-hed ar mogeriou, pallennou Sina stegnet outo. War unan eus ar mogeriou e oa staget diou skeudennig, livet e Paris gant Lebrun. Unan anezo a oa skeudenn eur gwaz a war-dro daou-ugent vloaz, kofek, ruz e zioujod, en eur sae-soudard gwer-sklaer, steredenn eun Urz bennak war e vruched. Eben a oa skeudenn eur goantenn yaouank fri-crer, kribet-uhel he bleo, poultrennet ha fichet gant eur rozenn. Tennet e oa ar sellou e korniou ar gambr gant mesaerezed porselen, eun eurier-taol graet gant Leroy brudet, boestouigou, avelerion hag a bep seurt c'hoariellou-merc'hed ijinet e dibenn ar c'hantved tremenet a-gevret gant aerlestr Montgolfier ha maentouchegez loenel Mesmer. Hermann a yeas a-dreñv d'ar ouel. Eno e oa eur gweleig-houarn: eun nor a oa a-zehou, o kas d'eur gambrig; a-gleiz, eun all, o kas d'eun trepas. Hermann a zigoras houmañ, a verzas eur viñs striz, a gase da gambr ar plac'h-a-enor. Hogen dont a reas war e giz, hag ez eas e-barz ar gambrig teñval. An amzer a dremene goustad. Didrouz e oa pep tra. Er sal-degemer e sonas hanternoz. E pep kambr e reas an horolajou kemend-all, — ha pep tra a voe didrouz adarre. Edo Hermann en e sav, harpet ouz ar siminal yen. Distrafuilh e oa. Kevatal e oa lammou e galon, evel eun den en deus graet e venoz ober eun dra bennak risklus, hogen ret. An horolajou a sonas eun eur, ha div eur goude, — klevout a reas trouz eur galechenn a-bell. Fromet e voe neuze daoust d'ezañ. Ar galechenn a dostaas hag a chomas a-sav. E-barz an ti e klevjod tud o finval. Redek a rae ar

vevelien. Mouezíou a voe klevet. Goulaouet-holl e voe an ti. Teir matez koz a zeuas d'ar red e-barz ar gambr, hag ar gontez, hanter varo, a zeuas d'azeza war eur gador-vrec'h. Hermann a selle dre eur faoutig en nor. Lizaveta Ivanovna a dremenas e-biou d'ezañ. Hermann a glevas he c'hammedou prim war ar viñs. En e galon e trouzas eun dra bennak evel morc'hed, hag a davas goude. Dont a reas, koulz lavaret, evel eur maen.

Ar gontez a stagas d'en em ziwiska dirak eur melezour. Tennet e voe ar spilhou diouz he boned kinklet gant roz, tennet e voe ar vaoutenn boultrennet diwar he fenn glas ha touzet. Spilhou a goueze a-varradou diwar he zro. Eur vroz velen, broudet arc'hant, a gouezas betek he zreid koeñvet. Arvester e voe Hermann da gevrinou heugus he stiperez. En diwez e voe ar gontez en he hivizenn hag he boned-noz. Gant ar gwiskamant-se, dereatoc'h ouz he c'hozni, e hañvale beza nebeutoc'h spontus, nebeutoc'h divalo. Evel an darn vuia eus an dud koz, e c'houzañve ar gontez diwar anhun. Eur wech diwisket ec'h azezas en eur gador-ilinek hag e kasas ar mitizien kuit. Kemer a rejont ganto ar c'hantoloriou; hag a-nevez ne voe mui goulaouet ar gambr nemet gant ar gleuzeurig-skourret. Azezet e oa ar gontez, morlivet, o finval he muzellou, o vransellat a-zehou hag a-gleiz. En he daoulagad strafuilhet e verzed ezvezañs pep menoz. O sellout outi e c'helled kredi e teue bransellerez ar wrac'h, n'eo ket eus he youl-hi, hogen eus eun nerz-tredan kuzet.

A-daol-trumm, kemmet e voe an dremm maroheñvel diwar eun abeg dianav. Ar muzellou a baouezas a finval. An daoulagad a vuhezekaas. Edo eun den dirak ar gontez.

— N'ho pet ket aon, mar plij; arabat d'eoc'h sponta!



a lavaras fraez, ha damizel koulskoude. N'em eus c'hoant ebet d'ober droug d'eoc'h: deut oun da c'houlenn diganeoc'h eur vadelez.

Ar wrac'h a selle outañ, hep ranna ger. Hep klevout, hervez doare. Hermann a gredas e oa bouzar, hag en eur stoui, e lavaras an hevelep komzou e pleg he skouarn. Ar gontez a chomas mut evel a-raok.

— C'houi a c'hell, a gendalc'has Hermann, ober eürusted va holl vuhez, hep ma kousto netra d'eoc'h. Gouzout a ran e c'hellit diougana teir c'hartenn diouz taol.

Hermann a davas. Ar gontez, anat oa, a veize ar pez a c'houlenne diganti. Hañvalout a reas beza evel o klask komzou da respont.

— Eur bourd e oa, emezi en diwez. Toui a ran d'eoc'h ne oa nemet evit c'hoarzin.

— N'eus ket da c'hoarzin, a eilgerias Hermann, kounnaret. Ho pet soñj e Tchaplitski, hoc'h eus harpet da adc'hounit.

Aes e oa gwelout e oa abafaet ar gontez. Fromet-holl, evel ma c'helled merzout war he dremm. Dam-c'houde, avat, e teuas dizeblant evel a-raok.

— Gallout a rit, a gendalc'has Hermann, diskulia d'in teir c'hartenn a dle gounit hep mar?

Ar gontez ne ranne grik. Hermann a gendalc'has:

— Evit piou e virit-hu ho kuziadenn? Evit ho pugale-vihan? Pinvidik int; n'anavezont ket talvoudegez an arc'hant. D'eur foraner ne dalvezo ket an teir c'hartenn. An neb na oar ket mirout herez e dad a varvo en dienez daoust ma poagnfe an diaoul d'e savetei. Me n'oun ket eur foraner. Anavezout a ran talvoudegez an arc'hant. Ne vo ket kollet ho teir c'hartenn ganin. Neuze?

Paouez a reas. E galon o krena, e c'hortozas ar respont. Teve! a rae ar gontez. Hermann a zaoulinas:

— M'he deus, emezañ, anavezet ho kalon ar garantez, m'hoc'h eus soñj en ho laouenidigeziou, m'hoc'h eus eur wech bennak mousc'hoarzet o klevout leñv eur mab nevez c'hanet, ma 'z eus eun dra bennak denel c'hoaz o lammat en hoc'h askre, hoc'h aspedi a ran evel pried, evel karedigez, evel mamm, en ano kement a zo santela er vuhez, na zinac'hit ket va goulenn. Diskuilhit d'in ho kuziadenn! Ne dalv d'eoc'h da netra!.. Marteze ez eo ereet ouz eur pec'hed hudur, ouz koll ar wenvidigez peurbadus, ouz eun engleo diaoulek... Soñjit, koz oc'h, ne chom ket ganeoc'h kalz bloaveziou de veva, — prest oun da gemer ho pec'hed war va ene. Diskuilhit d'in ho kuziadenn!... Soñjit emañ eürusted eun den etre ho taouarn, ha n'eo ket me hepken, hogen ivez va bugale, va bugale-vihan, hag o bugale a vinnigo hoc'h eñvor hag hoc'h enoro evel eur santez...

Ar wrac'h ne respontas ket eur ger.

Hermann a savas:

— Sorserez koz! emezañ o starda e vuzellou, me 'raio d'eoc'h respont!

Kerkent e tennas eur bistolenn eus e c'hodell. O welout eun arm, ar gontez a ziskouezas beza fromet evit an eil gwech: horjella a reas e fenn, hag e savas he dourn, evel evit en em warezi diouz an tenn; goude se e ruilhas en a-dreñv... hag e chomas difinv.

— A-walc'h a c'hoari, eme Hermann o kregi en he dourn, evit ar wech diweza e c'houlennan diganeoc'h, ha mennet oc'h da ziskulia d'in an teir c'hartenn? Ya pe nann?

Ne respontas ket ar gontez. Hermann a verzas neuze e oa maro.



Edo azezet Lizaveta Ivanovna en he c'hambr. N'he doa ket tennet c'hoaz he dilhad-koroll, beuzet en he feederennou. O tont en ti, he doa kaset buan kuit ar vatez morgousket a oa deut da ginnig d'ezi hec'h eila, o lavarout en em ziwiskje hec'h-unan. He c'halon o lammat ez eas en he c'hambr, e gortoz kavout Hermann, hag o c'hoantaat n'e gavout ket. Diouz ar sell kenta e ouezas diarvar ne oa ket eno, hag e trugarekaas an tonkadur, en doa barzet o emweladenn. Azeza a reas, hep tenna he dilhad, hag e stagas da adeñvori an holl zarvoudou o doa he diheñchet ken pell e-pad ken berr amzer. A-boan ma oa tremenet teir sizun abaoe an deiz m'he doa gwelet dre ar prenestr an ofiser yaouank, — ha setu ma eskemme liziri gantañ, m'he doa merket d'ezañ eun emweladenn noz. N'anaveze e ano nemet o veza m'en doa sinet darn eus e liziri. Biskoaz n'he doa komzet outañ, biskoaz n'he doa klevet e vouez. N'he doa klevet netra diwar e benn... betek en nozvez-se. Iskisat darvoud! En nozvez-se end-eeun, e-pad an abadenn-goroll, Tomski, feuket gant ar briñsezig Paolina Y., na rae ket he fenn foll gantañ evel boaz, a fellas d'ezañ talvezout d'ezi kement-se. Pedet en doa Lizaveta Ivanovna da zañsal, hag e dañsas ganti eur mazurka dibaouez. E-pad ar c'horoll e reas an heg d'ezi a-zivout he c'harantez ouz ofiserien an ijinerez, hag e touas d'ezi e ouie hiroc'h eget na c'helle-hi kredi. Darn eus e flipadennou a voe ken spis, ma voe Lizaveta Ivanovna tost a-wechou da gredi ec'h anaveze Tomski he c'huziadenn.

— Piou en deus komzet d'eoc'h? a c'houlennas-hi en eur c'hoarzin.

— Eur c'heneil d'ho mignon, a eilgerias Tomski, eun den heverk-kenañ.

— Piou 'ta eo an den heverk-kenañ?

— Hermann eo e ano.

Ne respontas Lizaveta Ivanovna netra, hogen he daouarn hag he zreid a skournas.

— Hermann, a gendalc'has Tomski, a zo eun den romantel-tre, trouc'het e zremm evel Napoleon, ha d'ezañ ene Mefistofeles. War va meno ez eus tri zorfed o poueza war e askre. Morlivet oc'h, na petra 'ta!

— Poan-benn am eus... Petra 'ta en deus lavaret d'eoc'h Hermann, ... pe, .... pe ano en deus?

— Hermann a zo droug ennañ gant e vignon: war a lavar, en e lec'h e tibabfe eun doare all d'ober... Kredi a ran zoken e soñj Hermann ennoc'h. Da vihana, ne chom ket dizeblant ouz bommou-estlamm e geneil.

— Pelec'h en deus va gwelet?

— En iliz marteze, pe e-pad eur bourmenadenn!... Doue a oar! Marteze en ho kambr, e-pad ho kousked. N'eus netra ne c'hell ket ober an den-se...

Teir dimezell a dostaas gant goulennou ar c'hotilhon: « oubli ou regret? » hag a drouc'has an emziviz, en doa lakaet e kalon Lizaveta Ivanovna eur c'hoant spontus da c'houzout hiroc'h.

An dañserez dibabet gant Tomski a oa ar briñsezig Paolina hec'h-unan. Deut e oa a-benn da adc'hounit e c'hrad-vat. Tomski ne soñjas mui en Hermann nag e Lizaveta Ivanovna. Houmañ a glaskas kenderc'hel gant ar gaozeadenn. Hogen echu e oa ar c'horoll. Nebeut amzer goude ez ae ar gontez d'ar gêr.

A-berz Tomski ne oa bet netra nemet komzou dibreder. Ar c'homzou-se, avat, a sankas doun en ene an huñvreerez yaouank. Ar skeudenn treset gant Tomski a ca heñvel ouz ar skeudenn he doa kenaozet



hec'h-unan: dre harp romantou an amzer-se, e teue eun den boutin evel Hermann d'eun den-meur spontus hag hoalus d'he faltazi. Azezet e oa, o kroazia he divrec'h noaz, o stoui war he c'horzailhenn dizolo, he fenn kinklet a vleuniou... An nor a zigoras trumm. Hermann a zeuas e-barz. Skrija a reas.

— Pelec'h edoc'h? a c'houlennas o krena gant an aon.

— E kambr-gouskel ar gontez koz, a respontas Hermann. Emaoun o tont ac'hano. Maro eo ar gontez.

— Petra 'lavarit?

— Hag hep mar, eme Hermann, me eo a zo kiriek d'he maro.

Lizaveta Ivanovna a sellas outañ. En hec'h ene e tazskiltras komzou Tomski: « An den-se a bouez war e askre tri zorfed da vihana. » Hermann a azezas war rizenn ar prenestr en he c'hichen hag a zisplegas pep tra.

Lizaveta Ivanovna a selaouas, saouzanet. Evel-se, al lizerou trivliadus, ar goulennou entanet, an heskinerez rust ha pennek, — n'eo ket karantez e oa!... Arc'hant, — setu ar pez a roe sec'hed d'e ene!... N'eo ket hi a c'helle seveni e c'hoantegez hag e lakaat eürus!... Ar plac'h-a-enor baour ne oa bet nemet skoazellerez dall eul laer, muntrer he madoberourez koz!... Hag hi da ouela c'houero, en he morc'hed enkrezus, deut re ziwezat. Hermann a selle outi hep ranna ger: enkrezet ivez e galon. Na daerou ar plac'h yaouank kaer, avat, nag hoalerez estlammus hec'h anken ne oant evit froma e ene didruez. Ne damalle e askre netra d'ezañ o soñjal er vaouez koz maro. Spontet e oa nemetken, gant m'en doa kollet da viken ar guziadenn a vije bet mammenn e bindivigez.

— Den fallakr! a lavaras Lizaveta Ivanovna en diwez.

— Ne glasken ket he laza, eme Hermann; n'eo ket karget va fistolenn.

Chom a rejont mut o-daou.

Tarza a rae an deiz. Lizaveta Ivanovna a vougas ar gantol peuz devet. Eur goulou gwan a sklaerias he c'hambr. Sec'ha a reas he daoulagad ruziet hag o savas war-du Hermann; edo atao azezet war rizenn ar prenestr, juntet e zaouarn hag o kriza e dal en eun doare kinnigus. Evel-se e tegase koun e skeudenn Napoleon. Lizaveta Ivanovna zoken a verzas an heñvelded-se.

— Penaos e c'hellit mont kuit? eme Lizaveta Ivanovna. Hoc'h ambroug a rankfen dre eun digoradur a-gostez. Hogen, ret e vefe treuzi ar gambr-gousket, hag aon am eus.

— Lavarit d'in penaos ober; mont a rin er-maez va-unan.

Ar plac'h yaouank a savas, a gemeras eun alc'houez en eur pres, hag he roas da Hermann gant diskleriadurioù munut. Hemañ a stardas he dourn yen ha divuhez, a bokas d'he fenn stouet hag a yeas kuit.

Diskenn a reas gant ar viñs ha mont adarre e-barz kambr-gousket ar gontez. Edo ar vaouez koz varo azezet war he c'hador, evel eur maen. Sioul-meurbet e oa he dremm. Hermann a chomas a-sav dirazi. E-pad pell amzer ec'h arvestas outi, evel da anataat ar wirionez spontus. En diwez ez eas er gambrig e-kichen. A dastourn e kavas an nor a-dreñv d'ar palleunou, hag e tiskennas gant skalierou teñval, fromet gant trivliadou iskis. « Dre ar skalierou-mañ, a brederie, tri-ugent vloaz a zo, d'an eur-mañ marteze, e



dilhadou broudet-aour, o starda war e vruched e dog tric'horniek, e vleo rodellet hervez ar c'hiz, e tec'he eur paotr yaouank eürus, bremañ breinet pell 'zo en e vez, — hag hizio e paouez kalon e garantez a lammat... »

E traoñ ar skalierou e welas eun nor. He digeri a reas gant an alc'houez. Neuze en em gavas en eun trepas a gase war ar straed.

▼

Tri devez goude an noz tonket, da nav eur diouz ar beure, edo Hermann war e hent da leandi N..., ma tlee beza lidet obidou ar gontez. N'en doa keuz ebet, ha ne c'helle ket koulskoude lakaat mouez e askre da devel, ar vouez-se a lavare d'ezañ: « Lazet ec'h eus ar vaouez koz! » Gwall zinerz e oa e feiz; treuzkredennou e-leiz en doa en abeg da se. War a grede, e c'helle ar gontez varo kaout eul levezon fall war e vuhez. Graet en doa e venoz mont d'an douaridigez da c'houlenn trugarez.

Leun e oa an iliz. Bec'h en doa Hermann o vont war-raok a-dreuz d'an engroez. Edo an arched war eur volz-kañv kinklet-lorc'hus, dindan eur stel voulouz. Astennet edo an hini varo, kroaziet he divrec'h war he bruched, gant eur c'hoef broudet hag eur vroz satin. He goskor a oa holl en o sav tro-war-dro: mevelien gant saeou feuriek du, seizennou ardamezet war o diskoaz, ha kantoliou en o dourn; kerent gwisket ken kañvaouus ha ma c'hellent: bugale, bugale-vihan, bugale-guñv. Den ne ouele; orbidus e vije bet skuilh daerou. Ken koz e oa ar gontez ma ne c'helle nikun beza souezet gant he maro; gortozet e oa bet gant he c'herent abaoe pell. Eun eskob yaouank a zisplegas ar brezegenn-gañv. Gant komzou eeun ha

fromus e tiskouezas tremenvan sioul eur vaouez vertuzius, he doa prientet e-doug bloaveziou hir a vuhez eur maro kristen. « He c'havet en deus Ael ar Maro, eme ar prezegour, war zihun hag o prederia e donedigez eur Pried da hanternoz. » Sevenet e voe al lidou gant pep glac'har dereat. Ar gerent a gimiadas ar genta diouz an hini varo; war o lerc'h e tostaas hec'h anaoudegeziou diniver, deut da saludi evit ar wech diweza eur vaouez, he doa kemeret perz a-hed bloaveziou en o lljadureziou aner. Goude e teuas ar c'hoskor; da ziweza-holl e tegouezas eur vatez koz, a hevelep oad gant an hini varo, diou blac'hig ouz he harpa; re gabac'h e oa da stoui betek an douar; eun nebeut daerou a skuilhas, en eur bokat da zourn yen he mestrez. Hermann, war he lerc'h, o tastum e holl nerz-kalon, a dostaas ouz an arched. Stoui a reas betek an douar, hag e-pad eur vunutenn bennak e vanas astennet war ar blanken yen, goloet a skourrou sapr; neuze e savas, ken disliv hag an hini varo, e pignas gant diri ar volz-kañv, hag e stouas... er pred-se endeeun e hañvalas d'ezañ e selle outañ ar vaouez varo, goapaus, gant eul lagad damzigor. Hag heñ da gila buan, da streboti, ha da goueza war e gein. Adsavet e voe. Kenkoulz e kased Lizaveta Ivanovna semplet er sekretiri. An darvoud a lakaas mesk en iliz e-pad eur mare. Eun hiboud a savas e-touez an arvesterien. Eur mestr-a-gambr treut, kar d'an hini varo, a lavaras a vouez izel e pleg skouarn eur Saoz a oa en e gichen, e oa an ofiser yaouank eur bastard eus ar gontez. Ma respontas ar Saoz difrom-kaer: « O! »

E-pad an holl zevez, ne voe ket Hermann war e du mat. Merenna a reas en eun tammig ti-debri. Hag a-enep d'e voaz ec'h evas kalz da habaskaat e strafuilh. Ne reas ar gwin, avat, nemet tomma e faltazi. Distro d'ar gêr, en em daolas gwisket-holl war e wele, hag en em roas da gousket.



E-kreiz an noz e tihunas. Al loar a sklerijenne ar gambr. Sellout a reas ouz an eurier: teir eur nemet kard. Tec'het e oa e c'hoant-kousket. Azeza a reas war e wele, ha staga da brederia a-zivout douaridigez ar gontez.

D'an ampoent e sellas unan bennak eus ar straed dre ar prenestr, hag ez eas kuit diouztu. Hermann ne reas van. Eur vunutenn goude e klevas dor ar rakkambr o tigeri. Kredi a reas na oa nemet e vevelsoudard o tont d'ar gêr, mezo evel boaz, war-lerc'h e dro-vale en noz. Kammedou dianav e oa koulskoude: unan bennak o kerzout skañv, en eur stleja kofignonou. An nor a zigoras. Eur vaouez gwisket e gwenn a zeuas tre. Hermann a gredas e oa e vagerez koz, hag e c'houlennas outañ e-unan perak e teue ken diwezat. Ar vaouez wenn, avat, o ruza he zreid, en em gavas trumm dirazañ.

Ec'h anavezas ar gontez.

— Deut oun davedout, daoust d'am youl-me, emezi gant eur vouez start. Gourc'hemennet eo d'in seveni da c'houlenn. An tri, ar seiz hag ar born az lakaio da c'hounit taol-ouz-taol, gant ma ne c'hoarii ket ouspenn eur gartenn bemdez, ha gant ma paouezi a c'hoari hiviziken. Pardoni a ran d'it va maro, ya gant ma timezi gant va flac'h-a-enor Lizaveta Ivanovna.

Trei kein a reas goustadik. Ha neuze mont d'an nor, en eur stleja he c'hofignonou, ha steuzia. Hermann a glevas dor ar rakkambr o stlakal en eur serri. Adarre e verzas unan bennak o sellout e-barz dre ar prenestr.

E-pad eur c'houlz hir ne c'hellas ket adkavout e skiant. O vont er gambr e-kichen e kavas e vevelsoudard morvitellet. A-boan ma c'hellas e zihuna. Mezo-dall e oa evel boaz, ha ne oa ket evit diskleria mann. Alc'houeziet e oa dor an diavaez. Hermann a zistroaz d'e gambr, a enaouas eur gantol hag a skrivas e weledigez war eur baperenn.

▼

Ne c'hell ket daou venoz diloc'h beza a-gevret er bed eneel, en hevelep doare ma ne c'hell ket daou gorf er bed naturel beza en hevelep lec'h. « Tri, seiz ha born » a zilec'hias buan e faltazi Hermann skeudenn ar vaouez koz maro. « Tri, seiz ha born » ne zilezas mui e empenn hag a zaskrenas dibaouez war e vuzellou. O tegouezout gant eur plac'h yaouank e lavare: « Mistr eo evel an tri a geur ». Pa c'houlenned outañ: « Pet eur eo? », e responte « Seiz eur nemet pemp ». Pep den teo e lakae da soñjal en eur born. « Tri, seiz ha born » e heskine betek dre e huñvre, o kemer stummou a bep seurt: an tri a vleunie dirazañ e-giz eur rozenn hollgaer, ar seiz a lintre evel eur porched gotek, ar born, evel eur gevnidenn ramzel. E holl venoziou a gendeuze en eur menoz hepken: lakaat da dalvezout ar guziadenn a gouste kement d'ezañ. Da genta e soñjas rei e zilez eus an arme ha mont da veaji. E tiez-c'hoari Paris en dije rediet an tonkadur da zaskori d'ezañ eun teñzor. Eun darvoud dic'hortozet e zieubas diouz strivadou aner.

Savet e voe e Moskov eur c'helc'h c'hoarierien-gartou pinvidik dindan renerez an den brudet Tchekalinski, en doa tremenet e holl vuhez gant ar c'hartou ha skrapet milionou, o c'hounit lizerou-eskemm



hag o koll gwir arc'hant. E skiant-prena dastumet e-pad bloavezioù he doa degaset d'ezañ fiziañs e vignoned; doriou digor-frank e di, e geginer mat, e hegarated hag e zranted o doa degaset d'ezañ doujañs an holl. Dont a reas da Beterburg. Ar yaouankiz a zeredas d'e di, oc'h ankounac'haat ar c'horoll evit ar c'hartou, hoalet gant ar c'hoari muioch eget gant ar garantez. Ambrouget e voe Hermann eno gant Naroumov.

Treuzi a rejont eun heuliad saliou bras kaer, gant mevelien kenteliet mat. Pep sal a oa leun a dud: jeneraled ha kuzulierien-veur o c'hoari whist; tud yaouank azezet hep damant war gourvezvankou alaourel, o tebri skourn hag o vutuni. Er sal vrasa, ouz eun daol hir, eun ugent bennak a c'hoarierien oc'h en em waska en-dro d'ezi, edo azezet mestr an ti, oc'h ober ar banker, eun den war-dro tri-ugent vloaz, doujus e zoare, bleo arc'hantet war e benn; e zremm kuilh ha livrin a ziskoueze e galon vat; lugernus oa e zaoulagad, atao o skedi gant eur mousc'hoarz. Naroumov a gasas Hermann dirazañ. Tchekalinski a stardas e zourn hegarat, e bedas da gemer e aez en e di, hag e gendalc'has da c'hoari.

Pa voe echu an abadenn-c'hoari a oa boulc'het, ha pa voe Tchekalinski o vont da gregi gant eun abadenn all, e tostaas Hermann ouz an daol.

— Va lezit da lakaat eur gartenn, emezañ, oc'h astenn e zourn eus a-dreñv kein eur c'hoarier teo.

Tchekalinski a vousc'hoarzas hag a reas « ya » gant e benn, evel o rei e aotre pa ne c'helle ket ober a-hend-all. Naroumov a reas e c'hourc'hemennou da Hermann, pa oa echu e amzer-vijil en diwez, hag e hetas d'ezañ chañs vat en eur c'hoarzin.

— Setu, eme Hermann, o skriva ar yalc'had a lakae e-barz dindan eur gartenn.

— Pegement? a c'houlennas Tchekalinski, o tamserri e zaoulagad evel eun den berrwelet; pardonit d'in, ne welan ket mat.

— Seiz-ha-daou-ugent mil, a respontas Hermann.

Raktal e troas an holl bennou, hag e sellas pep unan ouz Hermann. « Aet eo sot », a soñjas Naroumov.

— Va lezit da lavarout d'eoc'h, eme Tchekalinski, bepred e vousc'hoarz war e zremm, ez eo eun tammig bras ar yalc'had a lakait e-barz: den ebet n'en deus biskoaz lakaet amañ war eur gartenn hepken ouspenn daou c'hant roubl pemzek-ha-tri-ugent.

— Petra neuze? eme Hermann. Asanti a rit, pe ne rit ket?

Tchekalinski a stouas e benn, sentus adarre.

— Ne felle d'in lavarout nemet an dra-mañ, a gendalc'has: plijout a ra d'in kaout fiziañs va mignoned; evel-se ne c'hellan c'hoari nemet gant gwir arc'hant. Evidoun-me, a-walc'h eo d'in ho ker a enor. Koulskoude, da virout na vefe direnket ar c'hoari hag ar jedou, lakait an arc'hant, m'ho ped, war ho kartenn.

Hermann a dennas eun tamm arc'hant-paper eus e c'hodell, hag e roas da Tchekalinski; hemañ, hep sellout mat outañ, e lakaas war gartenn Hermann, hag a stagas da deurel ar c'hartou. Eun nao a gouezas a-zehou: a-gleiz e kouezas eun tri.

— Gounezet em eus! eme Hermann, o tiskouez e gartenn,... eun tri.

Eun hiboud a savas e-touez ar c'hoarierien. Tchekalinski a grizas e dal: hogen dioustu e teuas eur mousc'hoarz adarre war e zremm.



— Ha karout a rafec'h kaout an arc'hant? a c'houlennas ouz Hermann.

— Ya, mar plij ganeoc'h.

Tchekalinski a dennas eun nebeut bilhedou hag a sioulaas raktal. Hermann a gemeras an arc'hant hag a zilezas an daol. Sabatuet-krenn e oa Naroumov. Hermann a evas eur werennad limonadez hag a yeas d'ar gêr.

Antronoz d'abardaez e tistroas da di Tchekalinski. Mestr an ti adarre a oa banker. Hermann a dostaas ouz an daol. Lec'h a voe graet d'ezañ dioustu gant ar c'hoarierien. Tchekalinski e saludas hegarat. Hermann a lakaas war e gartenn seiz-ha-daou-ugent mil roubl, hag ouspenn ar pez en doa gounezet en derc'hent. Tchekalinski a daolas ar c'hartou. A-zehou e kouezas eul lakez; a-gleiz... eur seiz.

Hermann a zizoloas eur seiz.

An holl a c'harmas: « ha! » Aes e oa merzout e oa abafet Tchekalinski. Astenn a reas da Hermann pevarzek-ha-pevar-ugent mil roubl. Hemañ o c'hemeras dizeblant hag a yeas kerkent kuit.

An nozvez war-lerc'h ec'h en em ziskouezas Hermann adarre e-kichen an daol-c'hoari. Edo pep unan ouz e c'hortoz: ar jeneraled hag ar guzulierien-veur a zilezas o whist da welout ar c'hoari estlammus-se. An ofiserien yaouank a savas a-ziwar ar gourvesvankou; an holl vevelien en em dolpas er sal vras. Hermann a oa eun engroez tro-war-dro d'ezañ. Pep c'hoari a chomas a-sav, tra ma c'hortoze ar c'hoarierien, mall ganto, ar pez a c'hoarvezje. Edo Hermann e-tal en daol, dare da c'hoari e-unan a-enep Tchekalinski, disliv hag o vousc'hoarzin evelato. Lavaret e vije bet eun emgann-daou. Dilavar-kaer e chome an holl.

Tchekalinski a daolas ar c'hartou; krena a rae e zaouarn. A-zehou e kouezas eun damez, a-gleiz eur born.

— Gounezet en deus va born! eme Hermann o tizolei e gartenn.

— Kollet he deus ho tamez, eme Tchekalinski, hegarat.

Hermann a skrijas: e gwir, e-lec'h eur born, eun damez a oa dirazañ. Ne oa ket evit fiziout en e zaoulagad, nag evit meiza penaos en doa graet eur fazi o tibab e gartenn.

Neuze e hañvalas d'ezañ gwelout an damez a bikez o tamzigeri eul lagad hag o vousc'hoarzin outañ, goapaus: mantret e voe, ken heñvel e oa ouz...

— Ar wrac'h koz! a youc'has saouzanet.

Tchekalinski a skubas an arc'hant war-du ennañ. Hermann a chome difiñv. Pa guitaas an daol, e stagjod da gaozeal a vouez uhel.

— Eur c'hoari heverk! eme ar c'hoarierien.

Tchekalinski a veskas ar c'hartou a-nevez, hag a gendalc'has da c'hoari.

### DILOSTSKRID

Hermann a gollas e skiant. Emañ e folldi Obouc'hov, er gambr niverenn 17: ne respont ouz goulenn ebet, ne ra nemet hiboudi: « Tri, seiz ha born », « tri, seiz ha damez »...

Lizaveta Ivanovna a zimezas gant eun den yaouank karadek-meurbet, anezañ eun den-e-karg gant eun tammig peadra, eur mab da verour ar gontez koz. Kemeret he deus en he zi eur garez paour.

Tomski a zo bet anvet da gabiten hag a zo dimezet gant ar brinsezig Paolina.

POUCHKIN

*lakaet e brezoneg gant* R. HEMON.

# Emzao Bro-Flandrez

*Ar pennad da heul a zo troet diwar eul levrig embannet gant emrenerien a Vro-Flandrez, paotred* « Het Vlaamsche Front », *da geñver Kendalc'h-Meur an esperanteg, dalc'het en Antwerpen e miz eost diweza. Al levrig-se, savet er yez etrevroadel, a voe skignet a-viliadou e-touez tud deredet eus pep korn an douar. Hor mignoned, esperantegerien Flandrez, o deus roet d'imp an aotre d'e embann e brezoneg, o ouestla trei d'o zro, hag embann e flandrezeg, pennadou tennet diouz* « Nord-Okcidento ».

Pa dreuzer Belgia eus an hanternoz d'ar c'hreisteiz, e c'heller merzout ez eus enni diou vro, gant pep a yez disheñvel, ar valoneg hag ar flandrezeg, pe gentoc'h an izelvroeg, stag, an hini genta ouz ar yezou romanek, an hini diweza ouz ar yezou germanek.

Eun darvoud gwirion, hep nac'h ebet, eo an darvoud-se: diou bobl, ar Valoned hag ar Flamanked a vev e Belgia, hag an harzou yezel etrezo a zo chomet diflach, koulz lavaret, abaoe 1400 vloaz.

Ne c'heller ket, avat, meiza dioustu diwar se an enebiez etre gounid ar bobl flamank ha gounid ar stad velgiat.

Seul nebeutoc'h e vez evesaet ouz an enebiez-se gant an estrenien, ma ne savas biskoaz a stourmou gwadek diwarni, hag a vije bet brudet er bed holl. Skouer ar pez a c'hoarvezas etre Sveden ha Norvegia a ziskouez, avat, e c'hell eur bobl, hep dispac'h, en em ranna diouz eur stad ma oar labourat start da dizout he fal. Ereou kreñv a oa koulskoude etre Norvegiz ha Svediz; kalz nebeutoc'h a abegou-dizunvaniez a oa etrezo eget etre ar Flamanked hag ar Valoned.

Ouspenn se, ma n'eus ket bet a vrezel etre an diou bobl, ez eo dre an arbenn ma tenn ar Valoned kalz gounid diouz an unvaniez; hag evit ar Flamanked, ar re wasket, tud habask int, douget d'an urz ha diemskiant zoken, daoust da gement o deus gouzañvet a-hed ar c'hantvedou.

Ar Valoned, en enep, a zo kalz buhezekoc'h ha dispac'husoc'h. Ar voutinelez, da skouer, a wriziennas buanoc'h ha dounoc'h e Valonia eget e Flandrez, ma vez ar vuhez stag ouz spered ha meizadou ar Gatoligiez. Ar Valoned o-unan a lavar ne vefent ket evit gouzañv eun devez kement a rank gouvañv ar Flamanked. Ha d'ar mare ma edont en arvar koll ar galloud, o c'hannaded a laoskas garm an dispac'h, kalz akuitoc'h ha kinnigusoc'h eget m'o dije gouezet ar Flamanked ober.

Ne lavaromp ket e vefe ar Flamanked divarrek d'en em sevel. Ar brederouriez katolik hec'h-unan a anzav ez eo reiz a-wechou kregi en e armou da ziskar an direiz. Hag en amzeriou-mañ eo deut anat emañ troet muioc'h-mui soñj ar Flamanked ouz eun emzavadeg dre an armou. Ar pez a glaskas ar vroadelerien er bloaveziou diweza eo stumma temz ar Flamanked, enebi ouz an termadennou, lakaat da ziwana ijinusted, kendalc'husted, emfiziañs, emoberiusted, emrenusted ha lorc'hentez-vro e-touez ar bobl. Ma ne vije ket deut ar brezel, hep mar ebet e vije bet ganet eun « aktivism » nevez e Flandrez, kalz galloudusoc'h hag efedusoc'h eget hini 1914-1918.



A-hed ar c'hantvedou, siouaz, ez eas stad speredel ar bobl flamank war ziskar, dre zarvoudou an istor, a zegasas an digasted, an diemskiant, an diyoul, hag a zistrujas hogos pep buhez vroadel.

Koulskoude, Bro-Flandrez en doa roet meur a deñzor da sevenadur Europa ar C'hornog. Adalek an 11-vet betek ar 16-vet kantved e kavomp en istor testeniou eus spered a frankiz ar Flamanked. Eus o oberiantiz e ro testeni pinvidigez o c'hêriou, Ieperen, Brugge, Gent, Antwerpen, Brussel, gant o savaduriou kaer. Memling, Yan Eyck, Breugel, Rubens, Hadewich, setu aze anoiou a laka da sevel dirazomp gweledigeziou splann.

N'anavezas Bro-Flandrez nemet pevar c'hantved aour. Goude, avat, e teuas tri, hogos pevar c'hantved a reuz. Diwar ar 16-vet kantved e voe an estrenien mistri ar vro. Ar re a nac'has gouzañv yeo ar Spagnoled, da lavarout eo ar renerien, an arzourien, an dud desket, en eur ger dougerien ar sevenadur, a glaskas repu en hanternoz, o lezel da goueza war ar werin ar gwalennou-mañ: diskar speredel ha buhezegezel, dienez sevenadurel, hag an divroadelerez tamm-ha-tamm.

Eur gwall daol evit Flandrez, e-doug ar 17-vet kantved e voe skrapadenn Duinkerken (Dukark), Rijsel (Lil) ha Robaais gant eur rannvro binvidik tro-war-dro.

En 18-vet kantved e voe eur giladenn nevez. A-boan ma voe meneget neuze ano Flandrez. N'eus nemet en

hanterenn diweza ar c'hantved ma teuas eun arouez bennak a zasorc'hidigez gant Vonck ha Van der Noot, daou Flandrezad a glaskas stourm ouz adaozusted Aostria, a-enep an hengouniou broadel.

Ar marevez teñvela, aval, e voe pa gouezas ar vro e dalc'h ar C'hallaoued. En amzer-se e oa beo c'hoaz lorc'hentez ar Flamanked. Ar bobl a nac'has trei embannou gallek ar jeneral Dumouriez, gant aon saotra he yez vroadel, « hor yez flandrezek », evel ma lavare. Beuzet e voe emzavadeg ar gouerien er gwad. Etre-daou e skrive ar breutaer-skrivagner Verlooy : « Deskomp hor yez! Dilezomp ar yez estren-se (ar galleg) a ra droug d'imp hag a voug hon hini: heuliomp en diwez skouer vat hogos an holl vroiou europat. Bro-C'hall, Bro-Saoz, Italia, Spagn, Alamagn, Sveden a bled gant o yez abaoe pell 'zo, ha Rusia gant he hini n'eus ket ken hir amzer. Ma n'omp ket eta, kenvroiz, beuzet en eur sotoni dreist-kred, dilezomp ar galleg hag enoromp an izelvroeg. »

Hogen ouz gallekadur ar vro dindan beli Napoleon, ne oa ket da enebi. Engouestlerez ar wazed, evesaerez ar skridou, mac'homerez ar soñj dishual hag an heskinerez politikel a voe aozet gant aked. En diwez e teuas ar bobl keu boas ouz ar sklavelez ma tegemeras en he c'halon displedder ar sklaved. Neuze eo en em gavas digaloneien, diaraogerien ar « fransquillons » a hizio, da servijout ar vistri estren e-giz mevelien, d'ober meuleudiou d'ezo, da c'houlenn madeleziou diganto evel ma c'houlenner an aluzenn, da zinac'h o yez, o zadou ha betek o ano flandrezek.

Pa gouezas Napoleon, e tihunas adarre an emskiant vroadel, rak kaset e voe raktal da renour aostriat Brussel eul lizer-klemm sinet gant 9 penndean ha



150 dean eus ar breuriezou-micher, da c'houlenn ma vije daskoret e wiriou d'ar flandrezeg evel a-raok.

Etre 1814 ha 1830 e c'hellas Bro-Flandrez adalanat e-pad eur pennad, advuhezekaat hag adc'hoanagi, pa voe savet Rouantelez an Izelvroiou, hag a vije bet eur rouantelez kaer e gwir, gant kêriou evel Brussel, Gent, Brugge, Antwerpen, Rotterdam, Den Haag, Amsterdam, Utrecht, Groningen, Leeuwarden. Diou gêr hollvedel, Amsterdam ha Brussel: daou eus brasa porziou-mor an douar, Antwerpen ha Rotterdam, en hevelep Stad. Douar Rembrandt ha Rubens war eun dro.

Strobinellou ha lontegez ar C'hallaoued, bepred dare da aloubi douar, ar strobinellou hag al lontegez-se a gaver penn-da-benn da istor Flandrez, gant harp forbanned war eun tu ha diampartiz Gwilherm I, roue an Izelvroiou, war an tu all, a gasas ar rouantelez da get. Emzavadeg 1830, — eur bourd a echuas en eun doare dic'hoarz-meurbet, — a zegasas adarre ren an estrenaat. Ar ren-se a zo skeudennet mat-tre e diskleriadur Charles Rogier, penna aozer an emzavadeg. Skriva a rae:

*« Strivadou hor gouarnamant a dle dougen da zistruja ar flandrezeg, da brienti unanidigez Belgia gant hor mammvro vras, Bro-C'hall. Kenta diazezou eur mererez-bro mat eo implij eur yez hepken, hag anat eo e rank beza yez nemeti ar Velgiz ar yez c'hallek. Evit tizout kement-se, e ranker rei pep karg da Valoned ha Luksemburgiz. En doare-se, ar Flamanked, lamet diganto evit eur mare ar gounid stag ouz ar c'hargou-se, a vo ret d'ezo deski ar galleg, ha distrujet e vo evel-se a-nebeudou an elfenn c'hermanek e Belgia. »*

Da heul ar gourc'hemennou-se, an arme, al leziou-

barn, ar mererez-bro, ar gelennadurez a voe gallekaet-krenn e Flandrez, ken ma c'hellas eur c'helaouenner flamank skriva gant gwirionez, e oa bet lazet ar bobl en hor bro.

Politikerez Rogier, a roas d'ar Valoned pep beli war gargou ar gouarnamant hag an arme, ha da heul pep levezon war vuhez ar Stad, a zo bet kemmet eun tammig en diavaez; hogen digemm eo chomet en diabarz. Genel a reas e Flandrez eur spered gall, n'eo ket hepken e-touez an dud-e-karg, hogen ivez e-touez ar genwerzourien hag an oberiatourien vras, an dereou galloudeka er gevredigez.

Ar Flamanked c'hallekaet-se eo a genlabour gant ar Valoned da virout o gwiriou-dreist; i eo, hag i bihanoc'h o niver e-keñver ar re all, a wask ar bobl flamank. Ar Flamanked, a lavarer, a zo tonket d'ezo chom keodediz a zerez izela e Belgia. Etre-daou, e kendalc'h start ar gallekadur. Muioc'h eget a-raok ar brezel e vez bleniet ar politikerez a-ziavaez e Belgia hervez skouer Bro-C'hall. Gant ar vro-mañ he deus graet Belgia zoken eun emgleo brezelel, anvet ganti, — da zinec'ha an dud, — micherel ha difennel hepken: ar pez end-eeun a veze lavaret a-raok 1914 a-zivout an emgleoiou a lakaas ar brezel da darza.

Ar politikerez-se, bleniet hervez skouer Paris a wira ger ar ministr koz K. Huysmans: n'eo Belgia nemet eur skourr eus ti-kenwerz Bro-C'hall.

M'he deus ar bobl flamank roet skoazell, a-enep d'he gounid evel broad, d'an emzavadeg a 1830, ez eo dreist-holl o veza m'he doa kollet, evel m'hon eus lavaret a-raok, e-pad amzervez ar mac'homerez, he skiant-veiza politikel, hec'h emskiant vroadel, bet diskaret tamm-ha-tamm.

Hogen, raktal goude 1830, e tiwanas eun enebemzao, hag e teraouas ar stourm evit ar yez. Emzao ar yez e gwirionez a oa dreist nac'h eun emzao evit ar vroadelez. E roll-mennadou a zalc'he el lavarennstur: flandrezeg e Bro-Flandrez. Ar pevar mennad penna a oa: flandrezeg er mererez-bro! flandrezeg el leziou-barn! flandrezeg en arme! flandrezeg er skoliou!

Dre ar goulennou-se ec'h en em ziskoueze evit ar wech kenta youl start ar bobl flamank da enebi, hag e tiwane an emskiant-se a voe anvet goude gant reiz: ar C'hlemm evit ar Vammvro.

Diwar neuze e tasorc'has arz, lennegez ha sonerez Flandrez: Conscience, Gezelle, Rodenbach, Pol de Mont, Streuvels, Declerq, Buysse, Timmermans, Baekelmans, Vermeylen, Teirlink, Benoit, Waelput, Gilson, Alpaerts, Mortelmans, Van Hoof, Veremans a zo mistri heverk e-touez ar skrivagnerien hag ar sonaozourien, ha darn anezo a zo anavezet en tu-hont da harzou ar vro.

Ar pennou a oa krouerien c'halloudus. Mistri evel Conscience ha Benoit a voe e-pad o buhez douget e gwirionez war divrec'h o c'henvroiz. Broudet ganto, e tihunas an emskiant vroadel e-touez an dud a bep renk. A bep tu e tiskouezas ar Flamanked o youl da veza int-o-unan. Dre an emroüsted hag an emzioüer brasa e teujont a-benn da sevel ha da zerc'hel beo: c'hoarivaou izelvroek en Antwerpen, Brussel ha Gent; eun ti-c'hoarigan hag eur skol-sonerez flandrezek en Antwerpen; eur c'hoariva poblel flandrezek; eur strollad-emwelourien flandrezek; eur gevredigez arboellerezel flandrezek; kendalc'hiou gouiziegezel flandrezek; arc'hanttiou flandrezek; kevredigeziou-suraat flandrezek.

Kreñvoc'h-kreñva e voe diskleriet goulennou Flan-

c'hoaz e-pad ar stourm evit flandrezekaat unan eus an diou skol-veur-stad, hini Gent: eur gudenn a voe diluziet en eun doare c'hoarzus hep seveni c'hoant den ebet.

Kudenn ebet, politikel, kevredigezel, arboellerezel, sevenadurel, a sav e Belgia, ne c'hell beza diluziet en eun doare yac'h en abeg da gudenn Flandrez. Hag evel-se e koll ar stad velgiat eun tammig eus he diazez bemdez.

Keit-all ez a ar meizad broadel war-raok. Abaoe dek vloaz e labour ar bobl flamank da c'hounit hec'h emrenerez. Ne glasker ket re en holl gouzout pe stumm he devo ar stad da zont. Pep emrener flamank, avat, a gred e tle Flandrez ren he zraou hec'h-unan, ha divizout hec'h-unan pe re eo he zraou. Ha setu ma tigor dirak ar bobl flamank eur gweledva ec'hon, hini ar Stad Izelvroat Bras; eur pal a zo bet a-viskoaz pal ar Flamanked, hag a awenas hanter-kant vloaz 'zo eur pez-sonerez kaer, « De Schelde », oratorio Peter Benoit.

C'houerc e teuas ar stourm evit gwiriou ar vro e-pad ar brezel, war dalbenn an Yzer, ma oa 65 dre gant eus ar soudarded Flamanked, ha Flamanked 80 dre gant eus ar re lazet pe c'hloazet.

Eun dlead spontus e voe evit ar Flamanked kaout d'en em ganna da savetei eur Stad, ganet evit o bazyeoa evel pobl, hag a-enep d'eun enebour, en dije kinniget, ma vije bet trec'h, bezout an Izelvroiou.

Soudarded Flandrez a glaskas dre en em sevel, kaout digant ar gouarnamant renerien a ouenn ganto. Kalz a voe karc'hariet evit se, pe kaset e kevrennoukastiz. Darn zoken a dremenas er c'hamp enebour. Ken prederiet e voe ar gouarnamant ma tivizas e kuzul ar Gurunenn dalc'het e c'houevrer 1918 en



Haor-Nevez plega d'ar Flamanked e sell eus tracu a bouez. Ar Roue a ouestlas rei d'ar bobl flamank raktal goude ar brezel an hevelep gwiriou gant ar Valoned. Ar gouestl-se, avat, n'eo ket bet sevenet betek-hen.

Gouzout a reer ouspenn e voe gwall drubuilhet Henierien an arme war dalbenn an Yzer, aon ganto na en em savje ar soudarded flamank, skuiz gant dismegañs an ofiserien na ouient ket ar flandrezek. Eur jeneral a gasas Flamanked d'an emgann, el lec'h eud-eeun ma oa marvusa tennadeg an enebourien, e koad Houthulst: hag e lavaras, dichek, e dalc'h eur prosez politikel, en doa graet kement-se da zasprena enor ar Flamanked a oa tremenet en tu all d'al linenn.

Tra ma save tabut eta war an Yzer, en tachennou alouhet gant an Alamaned ec'h en em skigne emzao an « aktivisted », a dizas kaout digant an alouberien ar frankiz evit Flandrez, ar frankiz-se a oa bet nac'het dalc'hmat gant gouarnamant Belgia.

An aktivisted a voe, goude ar brezel, an darn vuia anezo, heskinet, karc'hariet, barnet, alies-meurbet d'ar maro. Ma c'hellfe al lenner gwelout roll ar Flamanked-se, a voe gwallgaset a-gantou en abeg d'o c'hredennou, e verkfe ez int hogos holl arzourien, tud desket, kelennerien, broudet hepken gant reuz o fobl ha douget gant uhelvennadou speredel hepken. Ministr ar Barnerez, Van der Velde, a rankas anzav e oa ar Flamanked kastizet evel-se hollsperedourien.

Nac'het krenn e voe ar pardon evelato, hag an Doktor Borms, kenlabourer an holl emrenerien a vremañ a zo hizio c'hoaz, adalek nao vloaz, er c'har-c'har, o rei eno eur skouer a nerz-youl dispar. Ouspenn se, da hini ebet eus ar re varnet d'ar poaniou grevusa, n'eo bet roet an distaol. Keit-all ez eo bet dis-

hualet, da geñver goueliou bras e-giz eured ar Priñs Leopold, torfedourien, spierien, gouniderien-vrezel.

War hor meno, n'eus netra par d'ar c'hrizder-se en holl vroadou seven. Eun anatadur splann ez eo eus ratoz ar renerien velgiat: kenderc'hel gant polikerez Rogier. Belgia he deus kollet evel-se hec'h ano mat dre ar bed. Aes eo meiza neuze perak e fell da vroadelerien Flandrez diskar eur Stad diazezet war an enepreiz.

Lavaret e vo marteze n'eo broadelerien Flandrez nemet an niver bihana, hogen soñjal a ranker e komzou Lloyd George: « Eun niver-bihana a c'hell, mar ueo mennet start a-walc'h, tenna an evez, brouda ar menoz boutin, kentelia ar bobl ha lakaat kement a strafuilh da sevel ma teu skoazellerien ar gouarnamant da gaout aon en abeg d'o c'hargou ha da goll kalon. Niverou-bihana embreget mat, bleniet mat, kadarn, dispont, brezelgar ha divrall, a c'hell hep mar kaout levezon war eur vro, d'ar mare ma vez diskoulmet kudennou pouezus. »

E-kichen broadelerien Flandrez ez eus tud a glask gounit gwiriou Flandrez e frammadur ar Stad kreizennet. Sklaer eo avat ne reont nemet aoza stourmerien nevez evit tu ar vroadelerien, daoust d'ezo hag hep gouzout d'ezo zoken. An unvaniez a vo graet en-dro d'ar vroadelerien gant ar rummadou da zont.

Ar pennad-mañ, pemp kant vloaz eus istor Flandrez en eun nebeut pajennou, a zo eur c'hentskrid hepken, a-raok pleustri muioc'h a-zevri war ar stourm beva pe vervel da dizout an Emrenerez.

# Hent Bro-C'hall

Alies em eus gwelet e oa aesoc'h d'eomp en em gompren gant Gallaoued a oad ganeomp eget gant Brezoned koz a zo. Kent beza eus hor bro, ez omp eus hor rann-amzer. Kement-se a baras sklaer d'am daoulagad pa voe roet d'in lenn levr Pierre Lafue: « La France perdue et retrouvée » (Bro-C'hall kollet hag adkavet), a zo bet embannet, nevez a zo, gant ar « Roseau d'Or », ma ne fazian ket. An hini a vo ali gant Lafue, pa lavar e vo dazont Bro-C'hall diouz he zremened pe ne vo ket, a vo ali ganeomp war-eundro pa zisplegomp an hevelep tra diwar-benn Breiz.

Mar dilez Bro-C'hall, eme Lafue, kentel an dud brudet gwechall he deus bet diganto eul lennegez hag eun arz, ne vano mui netra ganti hag ez aio da get.

Lafue a oar pegen striz eo reolennou ar sevenadur c'hall, a zo, gouez d'ezañ, an holl danvez anezi dastumet en oberennou Racine, hag e pleg d'ezo a youl vat. Setu arouez speredel ar re yaouank dre holl er bed. Kavout reolennou buhez, plega d'ar red. Ermaez eus Phèdre neuze 'ta, n'eus nemet teñvalijenn d'eur Gall. Loen eur vro n'eus nemeti ez eo. Marvus d'e skevent aezenn an aodou n'o deus ket ergerzet e c'hourdadou pella.

Eur wech, ez eas kuit diouz e vro c'henidik, skuiz gant he c'henteliou koz ha fur, — krinet ha toull, a gave d'ezañ, — da vont da glask ar wirionez a oa e dalc'h ar poblou yaouank-flamm. Goude eun nebeut bloaveziou o komz yez ar Volcheviked hag o veiza evel eun Europad, e verz en deus kollet pep skiant start eus an traou, hag ez eo deut da baour-reuzeudik elec'h pinvidik-mor evel ma c'hortoze. Izel e benn ha c'houerv e galon, aet pep goanag dioutañ, e teu endro da Vro-C'hall, a wel evit an taol kenta. Dizolei a ra he finvidigez, an hini a vroud an holl vroiou. Ar vent a gav ganti kement tra, an urz vunut he deus teuzet enni da virviken pep trivliadenn kalon mabden. Eno emañ Bro-C'hall, eno hec'h abeg da veva etre ar broadou.

Eeun, eme Lafue, e vez d'ar German kantren er rouantelez ma en em gej ar sonerez gant ar varzoniez hag ar faltazi. Aes ha plijus ha dirisklus eo d'ezañ meska en e vuhez pemdeziek an huñvre gant ar wirionded. Evel-se eo bet a-viskoaz. Galloud ar grouidigez c'hlann ha skiant-prena an dizurz a zo gantañ. Arabat d'ar Gall klask ober kement-all. Ne c'heilfe ha n'oufe ket. Peogwir ez eo da bep gouenn he zachenn-veva, hini Vro-C'hall a zo treset hec'h arzou gant aleziou Versailles. Eno ec'h anavezo he mibien ar vicher, ha traou brao a raint c'hoaz goude beza taolet eur sell ouz pennoberou o zud koz.

Setu penaos e lezas Pierre Lafue Lenin evit Maurras, Ibsen evit Racine ha Freud evit n'ouzon peseurt mezeg bras mignon da Leon Daudet.

Bez e rankan lavarout ne reas an dra-se na plijadur na displijadur d'in.

Nemet, o veza e teu ar c'hiz gant hon amezeien da



garout ha da adsevel herez o bro, e kav d'in e ve dereat d'ar Vrezoned ober evelto.

Hogen, diseven eo marteze goulenn digant hor c'henvroiz dreveza ar C'hallaoued hep beza gortozet eur c'hantved pe zaou war o lerc'h.

O. MORDREL.

# Ar Simbol

## ARNODENNOU

Kenta arnodennou ar Simbol a vo graet, hep mar, war-dro amzer Bask 1929. Aozet e vint el lec'hiou aesa evit an arnodennidi.

## SKOL DRE LIZER

E niverenn 17 *Gwalarn* e vo kavet ar skrid-danevell a-zivout hor c'henta Skol dre Lizer. Diou wech muioc'h a dud o deus lakaet o ano eget ma kredemp e vije. En doare ma n'hon eus ket bet follennou a-walc'h da rei d'an holl.

Eun eil Skol dre Lizer a vo graet en Ebrel-Mae-Mezeven 1929.

## DEVEZIOU-STUDI

Emaomp e soñj sevel deveziou-studi brezonek. Ar c'henta a vo graet e Brest, ma c'hellomp, war-dro amzer Bask marteze. Kelou a vo roet diwezatoc'h.

# Brezoneg ar Vugale

## LEVRIOU DA REI

Degas a reomp da soñj d'ar veleien, d'ar vistri-skol, h. a., e c'hellomp kas d'ezo, evit netra, levriou da rei d'ar vugale: ***Prinsezig an Dour*** (evit Bro-Wened: ***Prinsézig en Deur***), ***Per ar C'honikl, Plac'hig Vihan ar Mor.***

## PROFOU

| | |
|---|---|
| Profou koz | 730 lur |
| An Tad Marion | 30 |
| An Ao. Dr. J. Le Goff | 7 |
| An Ao. Thémoin | 5 |
| An Ao. Gw. Berthou | 20 |
| An Ao. Dr. Dujardin | 5 |
| An Ao. A. Michel | 12 |
| An Ao. E Des Déserts | 10 |
| An Ao. F. Kervella, Dirinon | 10 |
| Abeozen | 10 |
| Digant eur Poñdiad evit kas « Prinsézig en Deur » da vugale Bro-Wened | 750 |
| An Ao. E Joynt | 123 |
| An Ao. Mocaer | 85 |

| | |
|---|---|
| An Ao. Ab. Lec'hvien.................. | 20 |
| An Ao. Leo Perutz.................... | 100 |
| An Ao. L. Moisan...................... | 20 |
| An Ao. L. Andouard.................... | 50 |
| An Ao. Ab. Gouriou.................... | 10 |
| en holl................ | 1.997 lur |

LEVRIOU ROET

| | | |
|---|---|---|
| Plistin .............. | 5 Prinsezig..... | 25 lur |
| Landreger ........... | 10 Prinsezig..... | 50 |
| | 20 Per.......... | 20 |
| Daoulaz ............ | 10 Per.......... | 10 |
| Plagad ............. | 5 Prinsezig..... | 25 |
| S.-Nikolaz .......... | 20 Prinsezig..... | 100 |
| S.-Brieg ............ | 5 Prinsezig..... | 25 |
| Tourqueux (Bro-C'hall) | 5 Prinsezig..... | 25 |
| | 5 Per.......... | 5 |
| S.-Tegoneg .......... | 10 Prinsezig..... | 50 |
| Priel ............... | 10 Prinsezig..... | 50 |
| | 20 Per.......... | 20 |
| Kraon .............. | 6 Prinsezig..... | 30 |
| en holl................ | | 435 lur |

D'ar c'henta a viz kerzu e chome eta: 1.997 lur
— 435

**1.562 lur**

Da lavarout eo, evit 1.562 lur levriou da rei.

# Hon Enklask diwar-benn Stad ar Brezoneg

E niverenn 17 Gwalarn, e stagimp da embann taolenn hon Enklask. Respontou hon eus bremañ evit an darn vuia eus parreziou Breiz-Izel.

Setu amañ ar parreziou na ouzomp netra diwar o fenn:

1/ *Eskopti Kemper:*

a/ Molenez, Lambaol-Blouarzel, Lanrivoare, Trebabu.

b/ Gwipavaz, Ar Releg.

k/ Landeda.

d/ Kerlouan, Plouneour-Trez, S.-Neven, Tregarantec.

e/ Eusa.

f/ An Drenneg, Kerniliz, Kerzant-Plabenneg, Lanarvili, Lopre.

g/ Montroulez, Plouian, S.-Varzin-war-ar-Maez.

h/ Plougouloum, Sibiril.

i/ Karanteg, Henvig, Lokenole, Taole.

y/ Kleden-Poher, Kerglov, Motrev, Plougar-Geraez, Plonevel, Poulaouen, S.-Hern, Speied.

j/ Dineol, Ploneve-Porze, Meilhvern, Kemenven, S.-Kouli.

l/ Bolazeg, An Uhelgoad, Lomaria-Berrien, Plouie, Skrignag.

m/ Ar C'hlostr-Pleiben, Lennon, Lokeored, Lotei.

n/ Konk-Kerne, Lanrig, Tregon-Konk-Kerne.

o/ Ploare, Treboul.

p/ Goulien, Sun.

r/ Tudi.

s/ Elien, Tourc'h.

t/ Nikinole.

u/ Bai, Kloar-Karnoed, Mellag, Tremeuen.

v/ Kerien-Skaer, S.-Turian.

2/ *Eskopti S.-Brieg:*

Re hir e vefe ar roll. Aspedi a reomp hor mignoned a Vro-Dreger da respont evel m'o deus graet hor mignoned eus ar rannvroiou all. N'anavezomp netra dreist-holl diwar-benn bro Lanuon, na mervent an eskopti.

3/ *Eskopti Gwened:*

Gavr.

# Buhez ha Lennegez

## I. — E BREIZ

Eur gouel kaer a voe graet e Landreger d'an 20 a viz gwengolo gant Strollad Breiz. Goueliou all, bihanoc'h, a vez aozet, eur wech ar mare, eun tammig dre-holl e Bro-Dreger. E niverenn *Breiz* ar 25 a viz du, e lennomp ez eo adc'hraet an unvaniez etre Strollad Breiz hag ar Bleun-Brug. Gortozomp eta gant fiziañs ar bloaz 1929.

## II. — DRE AR BED

Pep yez lennegel a zo bet muioc'h pe nebeutoc'h « ijinet ».

E-doug an 9-vet kantved, ebestel ha kelennerien ar Slaved, an daou vreur Kiril ha Metod, a savas reolennou evit reizskrivadur hag eun diazez evit ar yezadur eus ar yez slavek, hervez ar rannyez komzet gant sklaved Makedonia. En doare-se e savjont ar yez lennegel hollslavek, implijet gant Iliz ar Reter betek hizio.

Heverkoc'h c'hoaz eo istor an alamaneg lennegel, pe an « uhelalamaneg nevez », peurziazezet gant troidigez ar Vibl graet gant Luther. A-raok an Disivoud-Meur, n'o doa ket an Alamaned a yez lennegel unvan. E pep rannvro eus an impalaeriez e rene trefoedachou dishenvel, miret betek hizio end-eeun. Pa veze ezomm eus eur yez evit an impalaeriez a-bez ec'h implijed al latin. N'eus nemet da zibenn an 13-vet kantved ma stagjod da sevel embleoiou hag embannou-stad hollimpalaeriezel en alamaneg. N'he doa ket ar yez-stad-se,

avat, a stummou resis. Evit ar wech kenta, e bureviou Praha, ma rene neuze eun trefoedach kemmesket, — hanter-hent etre trefoedachou ar c'hreisteiz ha re ar c'hreiz, — e klaskjod reolennou ha diazezou evit ar yez skrivet hollalamanek. Goude, er bloaz 1490, e voe savet eun emgleo etre gouarnamant an impalaer hag hini ar priñs a Saks, a-zivout implij ar yez-se en eskemm-liziri a-berz stad. En amzer-se ivez e voe pleustret war yezadurez ar yez-se. Sekretour an impalaer Masimilian, Hans Krac'henberger, a skrivas e latin kenta « yezadur an alamaneg ».

Damc'houde ez eas ar yez-stad-se, graet gant kannadourien evito o-unan, e-barz ar skoliou. Implijet e voe el levriou hag e liziri an dud. Seul vuanoc'h ec'h en em skignas ar yez degemeret dre asant an holl, komprenet eus eur penn da Alamagn d'egile, ma oa bet ijinet etre-daou ar moulerez. War galz eus levriou ar mare-se e c'heller lenn an enskrivadur-mañ: « moulet er wir yez alamanek unvan ». Daoust da se, avat, e kaved c'hoaz furmou trefoet betek el levriou. Tra m'edo o trei ar Vibl, e heulias Luther da genta doareou-lavar ar bobl; goude, avat ec'h implijas furmou nevez, peurijinet alies, hep netra warno eus liou an trefoedach. Geriadur, kevreadur ha trouc'h an alamaneg lennegel a vremañ a zo bet krouet penn-dabenn gant Luther. E mouladuriou 'zo eus Bibl Luther e voe lakaet eur stagadenn, gant eur « roll geriou diaes », na vijent ket bet intentet gant ar bobl er vromañ-bro. Ha koulskoude, a-benn eur c'hantved e voe anavezet ar yez-se evel yez-stad e pep korn eus Alamagn hag Helvetia. An alamaneg lennegel, peogwir ne oa ket perc'hentiez eur rannvro, peogwir e oa eur yez « ijinet », a zalc'has eul lec'h dibar e-touez ar



rannyezou. Kemma a reas, n'eo ket evel ar yezou komzet, hogen dreist-holl hervez reolennou yezadurel ha skiantel.

Eur skouer all eo hini an hungareg, na oa bet morse sevenaet kent ar bloaz 1801. Betek 1843, al latin eo a veze implijet er skoliou. Ferencz Kazinczy a voulc'has an emzao lennegel. Fellout a rae d'ezañ kroui eur yez pinvidik, resis ha gwevn. Eur bern geriou nevez a savas. Darn anezo gant an amzer a yeas e-maez a c'hiz, hogen an darn vrasa, hag i o klota gant traou n'o doa ket bet a ano en hungareg betek neuze, a wriziennas hag a zo beo-buhezek bremañ er yez.

Hervez « *La Nova Epoko* », Here 1928.

■

War a lavarer, emañ Indianed Amerika oc'h adsevel o broadelez hag o stourm evit o yezou, ar yezou-se a veze komzet dre holl a-raok aloubidigez Europiz, hag a oa aet war ziskar abaoe. Emeur o vont da gemma ano Republig San Salvador, a vo anvet Cuscatlan. Kêrbenn San Salvador ouspenn a vo graet anezi Atlacatl, diouz ano ar penn indian a zifennas e vro a-enep d'ar Spagnoled.

■

Saveteet eo bet ar yez tchec'hek dre al levriou. En adsavidigez Bohemia e kemeras al levriou eur perz pouezus-kenañ. Ha koulskoude, pa voe krouet Stad Tchec'hoslovakia goude ar brezel, goullo e oa al levrdiou. E-pad ar stourm, etre 1914 ha 1918, e oa bet gwerzet levriou a-viliadou: enno he doa puñset ar bobl nerz speredel.

Ret e voe eta embann levriou nevez. Ar paper hag ar moula a zeue koustusoc'h bemdez, ha kreski a rae priziou al levriou dibaouez. Hep dale ne vije mui barrek an dud da brena, rak an dereou-etre, — ar re dreist-holl a bren levriou, — a c'houzañve, gopraet fall ma edont.

E 1922 e voe savet eur vreuriez-embann anvet « Druzstevni Pràce », da embann levriou mat ha marc'had-mat *evit hec'h izili hepken*. Klasket e voe uhelaat an niver-embann da izelaat ar priziou. Ne voe tennet gounid ebet evito o-unan gant ar renerien. Evel-se e voe kalz bihanoc'h ar mizou, daoust ma veze graet atao gant danvez eus ar gwella.

Ne zeue ket ar Vreuriez gant netra nemet lavarennou: eur roll-labour arboellerezel hag arzel he doa ivez. Diaes-meurbet e voe d'ezi beva er penn kenta, evel ma c'hoarvez bepred gant embregereziou diskoazell. Goude eun nebeut bloaveziou hepken e c'hounezas fiziañs an dud. Eul levr bep miz a voe embannet, well-waz. Kaset e oa al levriou d'ar rakprenerien kerkent ha ma oant peurvoulet.

Hizio levriou ar Vreuriez a zo eur bern bras anezo: romantou, levriou-kelenn, graet evit pep doare lennerien, adalek an den dizesk betek al levrgarour blizidika. Troidigeziou ivez, evel « Don Quijote » Cervantes gant koadengravaduriou diwar dourn arzourien tchec'h; troidigeziou diwar Gobineau, J. Wassermann, H. G. Wells, Umberto Fracchia, B. Nusic. Thomas Hardy, Ch. Dickens, Ch. L. Philippe, Panait Istrati, George Meredith, Upton Sinclair, h. a. Oberou skrivagnerien ar vro a voe embannet ivez. Gant ar Vreuriez eo e voe moulet ar romant fetis « Ar Baraer Jan



Marhoul » (troet hizio e meur a yez) gant Vladislav Vancura, hag oberou Benjamin Klika, Mil. Nohejl, E. Vachek, M. Majerova, K. J. Benes, h. a.

Tamm-ha-tamm ez eo savet niver ar rakprenerien betek 5000, ha danvez ar Vreuriez betek 77.000 lur helvetiat.

E-doug hec'h eil bloavez e stagas ar Vreuriez da goubla he levriou hec'h-unan.

E-touez ar rakprenerien ez eus tud a bep micher: dreist-holl kargidi, kelennerien, mezeged, micherourien. Kalz lenndiou ivez a rakpren.

Abaoe 1927 ez eo bet digoret eur stal-werz skeudennou, eoullivaduriou, ha traou arzel.

A-nebeudou ec'h en em skign brud ar Vreuriez en estrenvro. E-barz ar vro ez eo brudet-holl, ha meneget alies-kenañ er c'helaouennou.

*Hervez ar gelc'hgelaouenn* « Esperanto », *Gwengolo-Here* 1928



War-lerc'h Turkia, emañ Republigou ar C'hokaz o paouez degemer al lizerennou latin. Implij al lizerennou-se a zeu boutinoc'h bemdez en Alamagn. Ha, war a glevomp, a-benn nebeut amzer e vo dilezet agrenn al lizerennou iwerzonek, war c'hourc'hemenn renerien Stad-Dishual Iwerzon.

# Levriou Nevez

DISTAGADUR AR BREZONEG (e brezoneg hag e galleg), gant Roparz Hemon, eil kaier rummad kenta « ar skol vrezonek », embannet gant *Gwalarn*, Brest. — Priz: 3 lur.

E-touez an traou nebeut anavezet e Breiz, ez eus da lakaat er penn kenta ar soniadouriez. Truezus eo gwelout ar pez a zo bet graet betek-hen e-keñver distagadur ar brezoneg. Er geriadurioù (nemet en bini Ar Gonideg) hag er yezadurioù, hogos netra. El labouriou gouiziek, traou e-leiz, hogen traou a-stlabez, graet hep urz na micher evel ar peurrest, traou a vefe mat diwall fiziout re enno.

Daou labour a bouez diwar-benn distagadur hor yez hon eus hepken. Da genta, Kartennaoueg Yezoniel Breiz-Izel, savet gant an Ao. P. Ar Rouz, n'eus bet embannet nemet eun darn anezi: eul labour kalonek, hogen, siouaz, graet re vuan ha leun a faziou. D'an eil, levr an Ao. Sommerfelt a-zivout rannyez Kastell-Paol, leun a faziou ivez, hogen speredek ha talvoudus-dreist.

Lavarout n'eus ket a faziou el levrig-mañ a vefe lavarout gaou. Perziou mat en deus evelato.



Gantañ e c'heller kaout marc'had-mat eun damskeud eus distagadur ar brezoneg dre vras. Hag an dra-se, hep beza gouiziek: eeun ha sklaer eo bet displeget an traou. Evit ar wech kenta, kudennou gwall luziet betek-hen evit studierien ar yez, — kemmadurioù ar soniou hag ar pouez-mouez da skouer, — a zo bet dibunet en eun doare aes da veiza.

PLAC'HIG VIHAN AR MOR, gant H. Andersen, lakaet e brezoneg gant R. Hemon ha skeudennaouet gant Loik, « Levriou ar Vugale », *Gwalarn*, Brest. — Priz: 3 lur.

Setu amañ hon trede levr evit ar vugale. Eul labour estren eo adarre. Ar skeudennou, avat, ar wech-mañ, a zo graet gant eur Breizad, eur Breizad rik war ar marc'had, ar pez a blijo d'ar re a damall d'imp beza atao o redek bro evel gwenan (d'o meno, e vefe kalz furoc'h ar gwenan ma chomfent er goudor er ruskenn).

An droidigez vrezonek a zo bet savet ganin e 1923. Da lavarout eo, al labour kenta ez eo am eus graet en hor yez. Ha kalz poan en deus koustet d'in, peogwir e oan neuze kalz aouikoc'h eget bremañ, o c'houlenn atao ouzin va-unan, « ha reiz eo an dra-mañ, ha mat eo an dra-hont? » Kavout a rae d'in ouspenn na oa morse piz ha resis a-walc'h eun droidigez, — (hizio e kredan ar c'hontrol: e rank eun droidigez beza eun tammig diresis da veza mat), — hag evel-se em eus labouret, a-gevret pe tro-ha-tro, gant an troidigeziou saoznek, gallek, alamanek hag esperantek. Eur boan aner, hep arvar, e sell eus

va labour. Talvoudus-bras, koulskoude, d'am spered.

Skrivet eo « Plac'hig Vihan ar Mor » e brezoneg lennegel. Komprenet e vo moarvat gant ar vugale, hag evit ar vistri zoken ne vo ket re ziaes. Hen erbedi a ran start ouspenn d'ar re a stag da zeski ar yez ha d'ar skoliou brezonek, e-giz levr-lennadur.

AR SIMBOL, embannet gant *Gwalarn*, Brest. — Priz: 0 lur 50.

Eun advouladur diouz *Gwalarn*, niv 15.

PRINSEZIG EN DEUR, saüet ha skedennet get G. Th. Rotman, troeit get Y. Drezen ha R. Hemon, lakeit de Loeiz Herrieu é brehoneg Guéned, embannet gant *Gwalarn*, « Livreu er Vugalé », Brest. — Priz: 5 lur.

Setu ar c'hammed kenta graet gant *Gwalarn*, en e levriou-pobl, war-du unvanidigez hon diou yez lennegel, gant skoazell hor c'henvreur L. Herrieu, trugarez d'ezañ. Klasket e oa bet betekhen, a gredan, da unvani an diou yez, kendeuzi o doare-skriva. Lavarout a reomp: an dra-se eo a dleer ober d'an diwezata. Lezomp pep yez gant he doare-skriva d'ezi hec'h-unan. Digalonekaat an dud n'eo ken, beza atao o kemma neuz ar geriou. Arabat mont da lakaat strafuilh adarre en eun dra a zo diazezet mat. En amzer-mañ, dreist-holl, ma vezer a-zevri o sevel levriou-skol, levriou-gouiziegez, geriaduriou, h. a., ne vefe ket brao c'hoari ha koll amzer evel gwechall gant an doare-skriva.



Greomp an unvaniez tamm-ha-tamm, avat, dre gemer e pep yez lennegel geriou ha troiou-lavar eben, ar re dalvoudusa dreist-holl, ken na zeuint da veza an hevelep yez gwisket e daou zoare disheñvel. Neuze, trec'het e vo marteze eun doare-skriva gant egile, marteze e vo kavet mat o c'hendeuzi, marteze e vo ijinet eun doare-skriva nevez. Petra 'vern, gant ma vo saveteet ar Brezoneg, war an dachenn a zalc'h bizio, hag a rank derc'hel bepred.

D'hor mignoned a gav abeg ennomp, — o veza, emezo, ma ranker laza ar gwenedeg, — e respontomp: tud a zo bet e Bro-Wened, bodet en-dro da « Dihunamb », hag o deus graet evit hor yez eul labour founnus ha kaer. Emañ ar brezoneg e Bro-Wened, evel er raunvroiou all, en argoll. N'eo ket freuza parkeier paotred « Dihunamb » a rankomp, hogen, buana ma c'hellomp, o skoazella da vedi an eost o deus hadet, labourat a-gevret ganto, ha n'eo ket a-enep d'ezo.

« Prinsézig en Deur » n'eo ket, moarvat, al levr diweza a vo moulet gant *Gwalarn*, hervez doare-skriva Gwened. Dournskrid eul levr all hon eus, savet gant eur Vreizadez kalonek, a zo mall ganimp embann. Hag a vo embannet, gant youl an Aotrou Doue... ha Gwenediz.

ALMANAK AR BREIZAD, 1929, embannet gant « Le Courrier du Finistère », 4, straed ar C'hastell, Brest. — Priz : 0 lur 50.

E brezoneg penn-da-benn evel boaz, nemet embannou a zo, lakaet e galleg.

SANTEZ KOUPAIA, mister e pevar arvest gant eul lid-enor, gant B. Villeneufve, lakaet e brezoneg gant E. Ar Moal, moulet e ti Toullec, Gwengamp. — Priz: 5 lur.

O welout ano ar pez-c'hoari-mañ hag o verzout an destenn anezañ, em eus bet c'hoant bras da c'hoarzin. Ret eo d'in anzav koulskoude ez eo unan eus ar gwella peziou-c'hoari brezonek am eus lennet, — e-touez ar re savet evit ar bobl, — dre an arbenn marteze m'eo bet troet diwar ar galleg. Ha pa rankan lavarout ar wirionez penn-da-benn, troet re vuan, ha lakaet en eun doare-skriva n'eo na yez na trefoedach, hag a rafe mez d'eur bugel.

EUL LEANEZIG, gant an Ao. Chaloni Uguen, moulet, 4, straed ar C'hastell, Brest. — Priz: 5 lur.

El levr-mañ e taneveller buhez al leanez Mari-Lusi eus Breuriez Leanezed bihan Mari savet d'an Neñv (1873-1897).

EUN NOZVEZIAD REO GWENN, pez-c'hoari kentelius en eun arvest, gant R.-G. Berry, troet diwar ar c'hembraeg gant Y.-V. Perrot ha G.-D. Owen, moulet, 4, straed ar C'hastell, Brest. — Priz: 2 lur 50.

Danevell ar mab foran displeget evit an n-vet gwech. Na mat na fall. Ma n'en deus drama Bro-Gembre netra gwelloc'h da ziskouez d'imp, n'eo ket gantañ e vo nevezet hor paour kaez drama brezonek.



EN O EIL BUGALEACH, pez-c'hoari farsus en eun arvest, gant R.-G. Berry, troet diwar ar c'hembraeg gant Y.-V. Perrot ha G.-D. Owen, moulerez, 4, straed ar C'hastell, Brest. — Priz: 2 lur 50.

Ne c'heller ket lavarout ez eo fall ar pez-mañ. Nebeut a zanvez a zo ennañ, avat. Ar brezoneg a zo mat. Amañ ivez e lavaromp, keit ha trei peziou-c'hoari estren, e vefe mat dibab gwelloc'h.

E-TAL AR POULL, pez-c'hoari farsus gant Y.-V. Perrot, moulerez, 4 straed ar Chastell, Brest. — Priz: 2 lur.

Peadra da lakaat an dud da c'hoarzin. Brezoneg sasun war ar marc'had. Ne c'houlenner netra all digant eur pez-c'hoari savet evit ar bobl.

GORSED DIGOR, pez-c'hoari, gant J. Riou, moulerez, 4, straed ar C'hastell, Brest. — Priz: 8 lur.

Bez' ez eus traou a lakaio bepred ar yaouankiz da c'hoarzin. Kaer e vo lavarout ez eo glan hag uhel kelennadurez ar Gorsedd, ne viro ket an dra-se ouz al lakepoded d'ober goap d'an « drouized », d'ar « varzed », ha d'an « ovizien », pa 'z eont, gwisket en o saeou-lid, war-dro an taolvaeniou hag ar mein-hir. An « drouizelez », am eus aon, a vo e Breiz-Izel eur feunteun diheskus a fentigellou da viken.

Anzavomp ez eo aet hor mignon J. Riou en tu-hont d'ar pal. N'eo ket hep abeg am eus nac'het embann al levr-mañ e ti *Gwalarn*. Ar varzed a welomp amañ war ar c'hoarilec'h n'eus

bet anezo biskoaz nemet en eur vro ijinet e faltazi ar skrivagner. War-bouez klask flemma, e teuer da veza diflemm. Hag e koll al labour evel-se eun darn vras eus e dalvoudegez. Ar skeudennaouer, war a lavarer d'in, n'en deus nemet pevarzek vloaz. Toui a rafed n'en deus ket an oberour kalz muioc'h.

Bez' e c'heller goulenn perak o deus ezomm atao ar Vretoned d'ober goap an eil d'egile ha d'en em zrailha kenetrezo. En abeg da se, moarvat, e raio berz *Gorsedd Digor*. Ne dalv ket ar barzonegou hag ar c'hontadennou embannet gant J. Riou e *Gwalarn*. Hogen plijadur a raio.

SANT FRANSEZ A ASIZ, gant an Ao. Madeg, aluzener e Kerinou-Lambezelleg, reizet evit an doare-skriva gant eun Tad eus Urz S. Fransez, embannet gant « *Kentelion S. Fransez* », An Oriant. — Priz dre ar post: 7 lur. — Skriva d'an Ao. Th. Roussel, 28, avenue de la Marne, An Oriant (K. R. 46-28, Naoned).

Meuleudi a zo dleet d'ar gelaouenn « *Kentelion Sant Fransez* », skrivet e brezoneg ken reiz ha ken aes da lenn. Setu en diwez tud a spered o deus komprenet e ranker, evit dougen pobl Vreiz da lenn he yez, ober, a-raok pep tra all, gant eun doare-skriva unvan. N'eus netra a laka nec'hamant e kalon eun den dizesk evel gwelout eun hevelep ger skrivet e meur a zoare. Evel-se, da skouer, ar gelaouenn « *Breiz* », — daoust m'eo kalz gwelloc'h abaoe ma 'z eus muioc'h a dud a benn war he zro, — a zisc'hra diouz eun tu ar vad a ra diouz egile, peogwir, en eur glask



tostaat outi al lennerien, e pella anezo dre he doare-skriva iskis ha digempenn.

Erbedi a ran al levr-mañ d'ar re a gar ar brezoneg mat. Brezoneg eeun ha sklaer, — eun tammig mastaret, siouaz, gant gallekadurioù ha trefoedadurioù a Vro-Leon. Hen erbedi a ran d'ar skoliou: eul levr-lennadurioù dudius e vo d'hor bugale. Hen erbedi a ran da lennerien *Gwalarn*, ouz o alia d'e brena holl gwitibunan.

Eur ger a rebech hepken. Anat eo en deus graet ar skeudennaouer eus e wella. Hogen e wella n'eo ket mat-mat. Menec'h vreizat S. Fransez o deus darempredou hep mar gant Franseziz ar bed holl. Pa soñjan er skeudennou hollgaer em eus gwelet e buheziou S. Fransez a zo, en alamaneg da skouer, e kav d'in e vije bet aes goulenn aotre d'o advoula. Ne gredan ket ez eo ar Gened a-enep ar Spered a Baourentez. A ne vir ket ouz al levr-mañ a veza eul levenez vras e gaout hag e lenn.

R. H.

# Levriou Estren

TAITH PERERIN YN LLYDAW (Beaj eur Pirc'hirin e Breiz), gant Dyfnallt, pennadou embannet er gelaouenn gembraek « Y Tyst ».

Meur a wech hon eus lavaret e oa truezus gwelout, daoust d'ar strivadou graet, pegen dianav e chom Kembre da Vreiz ha Breiz da Gembre. Troidigeziou Abeozen, Eñvorennou an Ao. Vallée, setu ar pez hon eus-ni diwar-benn hor breudeur tramor. Kalz ez eo, e-keñver ar pez o deus-i diwar hor penn.

Laouen-bras oun bet o lenn ar pennadou embannet gant an Ao. Dyfnallt a-zivout an droad en deus graet e Breiz en hañv tremenet. Seul laouenoc'h m'int bet savet, anat eo, gant eur « pirc'hirin », eun den deut da varn gant karantez, hep tamm dismegañs. Aze hon eus eun digoll diouz labour eur C'hembread all, eur c'hanfard striz a spered ha debret gant ar fouge, Owen Edwards, a zeuas e Breiz er c'hantved tremenet, na welas netra, hag a savas eul levr evelato.

E gwir, m'hon eus traou e-leiz da zeski digant Kembreiz, evel digant pep pobl vihan eus ar bed, muioc'h c'hoaz o deus Kembreiz da zeski diganimp. Emañ dihunet Breiz, tra m'emañ morgousket Kembre. Hol lennegez bremañ, hon arz, hon emzao politikel a zo dreist d'o re. Ra zeuio Kembreiz eta niverus da gemer skouer diwarnomp. Eun degemer kaer a vo graet d'ezo.

R. H.

# NORD-OKCIDENTO

## INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO



NUMERO 4

VINTRO 1928

ALDONO-AL-GWALARN-BRETON-LINGVA-KVARONJARA-REVUO

# El la pasinta jarkvarono

*Tiuj popoloj, kiuj nur antaŭ nelonge renaskighis, estas la plej antaŭighemaj en la mondo.*

*Mirinda estas la evoluo, kiun travivis Bretonujo, de la jaro 1918 ghis 1928. Ni ne nur aludas pri la aŭtonomista agitado, pri la subita ekflorado de moderna literaturo en lingvo ghis tiam nekultura, kaj de moderna arto. Sed ankaŭ estus multo por diri pri la shangho de la publika spirito, chefe inter la kamparanoj, kun ilia kooperativa movado.*

*La favoro, kiun trovas esperanto en nia lando, estas plia simptomo de tiu spirita progreso. La venonta jaro certe vidos novan pashon antaŭen al plena utiligo de la helplingvo en nia nacia kaj internacia vivo.*

N. O.

# La Vojo al moderna nacia bretona Arto

(*Daŭrigo*)

VIII. — LA ELEKTINDA VOJO

Dum la francaj artistoj chefe klopodas por enklasighi laŭ speroj kaj skoloj, elvojigitaj de la diversaj artformuloj, kubismo, dadaismo, futurismo, superrealismo, filistrismo, k. t. p., konsternitaj, perdinte chiun senton pri direktado, — dum tiuj artistoj aspektas kiel sengvida aro, ni bretonaj artistoj antaŭe vidas klare difinitan verkon, larghan nebaritan vojon: REKREI NIAN NACIAN ARTON.

IX. — PROGRAMO

Por atingi tiun celon, necesas, ke unuighu chies klopodoj. Artistoj, artfabrikistoj, artmetiistoj kaj artsubtenantoj, chiuj trovos laboron por fari.

Tial estas fondata « Unvaniez ar Seiz Breur » (Unuigho de la Sep Fratoj), aŭ Centra Asocio de la bretonaj artistoj por renovigo de la nacia arto.

La principoj de tiu Asocio estas trafe kalkulitaj por grupigi chiujn, kiuj kredas, ke ni povas realigi nian revon.

Mallonga estas la programo de U. S. B.

1/ Veki en Bretonujo la bretonan arton, sin apogante sur la nacia sento kaj evoluigi ghin laŭ ghia propra vojo, forigante chiun fremdan influon.

2/ Kie do trovi la fontojn de inspiro?

En la trezoro de nia antikva kaj de nia popola arto.

Tiucele, la unua devo de U. S. B. estas grupigi la plej karakterizajn modelojn de l'antikva kaj de la popola arto.

3/ Tiuj modeloj estos disponigitaj al niaj artistoj, kiuj devos klopodi, ne imitachi ilin, sed ilin studadi. Tiel, ke ekvekighu che tiuj artistoj kreemo kaj fantazifresheco similaj je tiuj de la artisto popola. Tiel, ke cherpu la artisto el la fonto de nia rasa spirito, ke li inspiru al si mem ornamajn kaj konstruajn formojn, fiksitajn chefe de la materialo uzota kaj de l' destino de l' ajho kreota.

Per longaj interrilatoj kun la popolaj kaj antikvaj verkoj de sia lando, per sia persistemo, fari nur « bretone », la juna artisto baldaŭ liberighos el la fremdaj influoj, el la grekaj, latinaj, mezepokaj arttemoj, kiuj katenas lian inspiron.

Apud nia Asocio, ni klopodos starigi la sekvantajn du organizajhojn:

a/ Kartelo, kvazaŭ ligilo inter la bretonaj artindustrioj.

b/ Societo por protektado de la popola arto.

Tio estas, kion jam faris niaj polaj kaj bohemaj amikoj: « Estas certe », diris al mi unu el ili antaŭ nelonge, « ke tio, kio sukcesis che ni, ankaŭ sukcesos en Bretonujo; nur havu kiel ni unuighemon, volon kaj obstinon, kaj antaŭ chio, fidu nur vin mem. »

Tion, kion faris aliaj popoloj, liberaj antaŭ ni, ni Bretonoj kapablas plenumi.

Ni unuigu niajn fortojn, ni grupighu chirkaŭ U. S. B., kaj la venkon ni atingos.

R.-Y. KRESTON,

*Tradukita kaj iome resumita laŭ artikolo de la bretona artrevuo* Kornog.

# Vortfarado kaj popola Edukado

Estis kaj ankoraŭ estas homoj, kiuj ne povas akcepti, ke oni penadas por savi la bretonan lingvon. Unu el tiuj estis Renan. Li opiniis, ke oni devu lernigi la francan al chiuj Bretonoj senprokraste, « char la bretona, li diris, ne havas sciencajn kaj teknikajn vortojn ».

Oni do lernigis la francan al chiuj Bretonoj. Pasis jaroj. La franclingva lernado fiaskis. La Bretonoj lernas la francan, sed tiel neperfekte, ke pli ol miliono da ili ne kapablas priparoli iun seriozan temon per tiu lingvo, ne kapablas legi francan libron aŭ kompreni francan prelegon.

Intertempe, kaj tute neantaŭvidite de Renan, kreighis scienca kaj teknika terminaro en la lingvo bretona.

Tiu vortaro estas pure logika. Ghi estas memstara, t. e., kunmetita per naciaj radikoj, prefiksoj kaj sufiksoj.

Tial, ghi estas ideala ilo por popola edukado.

Dum la franca diras *dolichocéphale*, ghi diras *hirbennek* (longkapa); dum la franca diras *logarithme*, ghi diras *eilniver* (helpnombro); dum la franca diras *cunéiforme*, ghi diras *gennheñvel* (kojnforma).

La Francoj estas tute liberaj, torturi siajn cerbojn kaj tiujn de siaj idoj per nekompreneblaj, nememorigeblaj vortoj. Sed ili ne devas miri, kiam malgranda popolo, sagha kaj soifanta pri klerighado, forghas al si taŭgan instruilon kaj rifuzas plu atenti pri ilia malhelpa, antikvamoda ilacho.

# Novaj Bretonaj Libroj

Multe viglighis la bretona eldonklopodado dum la lastaj monatoj de 1928. Ni mencias chi tie nur la chefajn novajhojn.

Plej sensacia okazintajho de l' jartempo estas la satira teatrajho de J. Riou, *Gorsedd Digor*, en kiu estas mokataj la bretonaj « bardoj », kun iliaj « Gorsedd-oj » aù « druidaj festoj »: verko vere signifa pri la spiritostato de nia juna generacio.

Kiel en chiuj junaj literaturoj, en la bretona literaturo svarmas la tradukoj. Plej rimarkinda el ili estas tiu de *Prometeus Ligita* kaj *La Persoj* de Aeshhulos, verkita de Y. Drezen. Ne malpli rimarkindaj estas la lignogravurajhoj de Robin kaj Kreston, kiuj faras la libron chefverko de nia eldonarto.

Utilega por chiuj estas *Distagadur ar Brezoneg* aù *Elparolo de la Bretona Lingvo*, de R. Hemon, pionira verketo pri temo nemulte prilaborita.

Sur la religia kampo, kie ghis nun oni estis tre singardema koncerne la novan ortografion, aperis *Vivo de Sankta Francisko de Assisi*, bone presita kaj redaktita en literatura lingvo.

La porinfanaj eldonajhoj estas unu el la chefaj zorgoj de niaj junaj verkistoj. La infana biblioteko, gvidata de *Gwalarn* plirichighis per bele ilustrita traduko de *La Virineto de Maro* de Andersen.

# Recenzejo

LA FLANDRA MOVADO, Eldono de Flandrema Grupo Esperantista, 12-pagha broshureto. — En la vintra numero de nia gazeto *Gwalarn* aperas bretonlingva traduko de tiu plej interesa verketo pri la flandra movado. Se iu el niaj legantoj deziras legi ghin en esperanto, li petu ekzempleron che nia administrejo.

BUDAPEST, LA REGHINO DE LA DANUBO. — Bele ilustrita broshureto pri Budapest, la urbo de la venonta Universala Kongreso de Esperanto.

INTERNACIONALSTENOGRAFIO en chiuj kulturlingvoj, kun Aldono por la Gvidilo en Esperanto, de F. de Kunovski, 1-a parto (Germana, Angla, Franca, Hispana, Itala, Pola, Rusa), Eldonejo: Instituto de Internacionalstenografio, Friedenstr. 79, Duisburg, Germanujo. — Prezo: RM 1. — Nova sistemo, lerte pripensita, taùga por chiuj lingvoj. Ni sendube havos okazon paroli denove pli longe pri tio.

---

**TUTMONDAJ ESPERANTISTOJ !**

Ni petas vin afable sciigi nin pri chiu artikolo temante pri Bretonujo, aperante en viaj nacilingvaj gazetoj.

---

BRETONOJ

Alighu al la 21-a Kongreso de Esperanto

kiu okazos en Budapest

2-9 aŭgusto 1929

Por detaloj skribu al N. O.

---

*NORD-OKCIDENTO aperas samtempe kun la bretonlingva kvaronjara revuo GWALARN. Dum 1928 ghi estas sendata senpage al chiu abonanto de GWALARN.*

*La prezo de la kvar numeroj de 1928 por la neabonantoj estas tri respondkuponoj.*

*Chiun korespondajhon oni sendu al:*

**GWALARN**
**B. P. 75, Brest**
**(Bretonujo)**

---

*La Administranto :* Y. DREZEN,

Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest.

DA VEZA EMBANNET

HEP DALE

# KORNOG

EIL NIVERENN

TAOLENN

EMBANNET GANT "KORNOG"

# Timbrou Brezonek




| | |
|---|---|
| 12 levrig-timbrou. . . . . . | 10 lur |
| 25 — . . . . . . | 20 — |
| 65 — . . . . . . | 50 — |
| 140 — . . . . . . | 100 — |

E GWERZ E TI "GWALARN"

EMBANNET GANT "KORNOG"

# SKEUDENNOU SENT VREIZ

S. Moris (J. Malivel).
S. Paol-Aorelian (G. Robin).
I. V. ar Folgoad.
S. Gwenole.
S. Erwan.
Sz. Anna Alre (X. de Langlais).
I. V. an Drein.
S. Korneli.
S. Padern.
S. Gweltaz.
S. Kaourintin (R. Y. Creston).
S. Tujen.
S. Ronan.
I. V. Rumengol.
Sz. Anna ar Palud.

**PEP SKEUDENN : 10 gwenneg**

E GWERZ E TI "GWALARN"





A E S C ' H U L O S

**PROMETHEUS EREET AR BERSED**

TROET GANT Y. DREZEN

SKEUDENNAOUET

GANT G. ROBIN HA R. KRESTON

PRIZ : 12 LUR



NEVEZ EMBANNET

# Gorsedd Digor

PEZ-C'HOARI

GANT

J. RIOU

PRIZ : 8 LUR

DRE AR POST : 8 LUR 50

E GWERZ E TI "GWALARN"

Lennit !

## Breiz Atao

Kelaouenn Strollad Emrenerien Vreiz
embannet diou wech ar miz
e brezoneg hag e galleg
koumanant-bloaz ; 15 lur.
renerez ha mererez : B. P. 182, Roazon,
(C. C. 25-29 Rennes).

## La Patrie Bretonne

embannet diou wech ar miz
e galleg
koumanant-bloaz : 10 lur
renerez ha mererez : Cité d'Antin, Brest.

## Dihunamb

10, rue du Gaz, an Oriant
miziek : 10 lur ar bloaz.

## Feiz ha Breiz

4, rue du Château, Brest
miziek : 12 l. ar bloaz ; C.C. 44-40 Roazon.

## Foi et Bretagne

8, rue de Corbin, Roazon
miziek : 10 l. ar bloaz
C.C. 13.680 Roazon.

## Breiz

15, rue des Capucins, Gwengamp
sizuniek : 12 l. ar bloaz ; C. C. 13-851 Roazon.

# RAKPRENIT HOL LEVRIOU

Evit kaout an holl levriou embannet gant Gwalarn, hep kaout ar boan d'o goulenn bep gwech, lakait hoc'h ano war roll hor RAKPRENERIEN.

Setu amañ ar reolenn nevez a-zivout ar rakpren:

1/ Da veza lakaet war roll rakprenerien levriou Gwalarn, e ranker kas hanter-kant lur, a vo implijet da baea al levriou.

2/ Pa vo diviet an hanter-kant lur kaset, eur baperenn a vo kaset d'ar rakprener, gant e gont, ouz e bedi, ma kar, da rakpren adarre.

▼ ▼

**Sonjit ervat :**

**Ne raio Gwalarn netra hep arc'hant.**

**Gant arc'hant e c'hello savetei ar brezoneg hag adsevel buhez speredel Breiz.**

## Levraoueg Gwalarn

**Niv. 1. — AR ROC'H TOULL**

romant, gant J. Kerrien. *diviet*

**Niv. 2. — WAR VARC'H D'AR MOR**

pez-c'hoari, gant J. M. Synge, troet diwar ar saozneg gant Y. Drezen. *dre ar post : 2 l. 25*

**Niv. 3. - TONKADUR BUGALE TUIREANN**

danevell iwerzonat, addispleget gant R. Hemon. *dre ar post : 4 l.*

**Niv. 4. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ**

romant, gant R. Hemon. *dre ar post : 6 l.*

**Niv. 6. — PROMETHEUS EREET : AR BERSED**

troet diwar Aesc'hulos gant Y. Drezen. *dre ar post: 12 l.*

**Niv. 7. — PRINSEZIG AN DOUR**

danevell evit ar vugale, gant G. Th. Rotman, troet gant Y. Drezen ha R. Hemon. *dre ar post : 5 l.*

**Niv. 8. — GERIADUR GALLEK-HA-BREZONEK A GORFADUREZ**

*dre ar post : 1 l.*

Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest. Ar Merour: Y. DREZEN.

## Levraoueg Gwalarn

**Niv. 10. NEVEZ-AMZER**

pez-c'hoari gant T. C. Murray, troet diwar ar saozneg gant R. Hemon. *dre ar post: 4 l.*

**Niv. 11. — PER AR C'HONIKL**

danevell evit ar vugale. *dre ar post: 1 l.*

**Niv. 12. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR**

gant Andersen, troet gant R. Hemon. *dre ar post: 3 l. 60*

---

